ANTOINE DE SAINT-EXUPERY





# Ar Priñs Bihan

*gant tresadennoù an aozer*



*Brezhoneg gant Pierrette Kermoal*



PREDER
1999

*DA LEON WERTH*

*Madelezh ar vugale a c'houlennan, pa 'm eus dediet al levr-mañ d'un den bras. Un digarez a bouez 'm eus: an den bras-se zo ar gwellañ mignon a'm befe er bed. Un digarez all 'm eus: an den bras-se zo gouest da gompren pep tra, zoken levrioù bugale. Un trede digarez 'm eus: an den bras-se zo o chom e Bro-C'hall m'en deus naon ha riv. Ezhomm bras en deus da vezañ frealzet. Ma n'eus ket a-walc'h gant an holl zigarezioù-se, e c'hallan dediañ va levr d'ar bugel e voe gwechall an den bras-se. An holl dud vras zo bet bugale da gentañ. (Met nebeut anezho o deus dalc'het soñj.) Reizhañ a ran enta va dedi:*

*DA LEON WERTH*
*pa oa paotr bihan.*



Pa oan c'hwec'h vloaz e 'm eus gwelet, ur wech, ur skeudenn dispar, en ul levr a-zivout ar C'hoadoù-Gouez, anvet Istorioù Gwirion. Taolenniñ a rae un naer-ejen o lonkañ ul loen gouez. Setu eiltresadenn ar skeudenn.

Skrivet e oa el levr : "An naered-ejen a lonk o freizh en e bezh, hep e chaokat. Goude ne c'hellont ket fiñval ken hag e kouskont e-pad ar c'hwec'h miz ma ezvoront."

Prederiet 'm eus kalz neuze war avanturioù ar janglenn ha, da 'm zro, on deuet a-benn, gant ur c'hreion liv, d'ober va zresadenn gentañ. Va zresadenn niverenn unan. Evel-se e oa :



Diskouezet 'm eus va fennoberenn d'an dud vras ha goulennet outo hag aon o doa rak va zresadenn.

Respontet o deus din : “ Perak kaout aon rak un tog ? ”

Va zresadenn ne daolenne ket un tog. Taolenniñ a rae un naer-ejen o koazhañ un olifant. Neuze ’m eus treset diabarzh an naer-ejen, evit ma c’hallfe an dud vras kompren. Atav o deus ezhomm eus displegadurioù. Evel-se e oa va zresadenn niverenn daou :



An dud vras o deus va aliet da zilezel an tresadennoù naered-ejen digor pe serr, ha d’ober kentoc’h war-dro an douaroniezh, an istor, ar jediñ hag ar yezhadur. Evel-se eo ’m eus dilezet, d’an oad a c’hwec’h vloaz, ur c’haer a remzad livour. Digalonekaet e oan bet gant c’hwitadenn va zresadenn niverenn unan ha va zresadenn niverenn daou. An dud vras ne gomprenont morse netra o-unan ha skuizhus eo, evit ar vugale, reiñ dezho bepred displegadurioù.

Rediet on bet neuze da zibab ur vicher all ha desket ’m eus bleniañ kirri-nij. Nijet ’m eus un tammig e pep lec’h er bed. Hag an douaroniezh, gwir eo, he deus talvezet din kalz. Gouzout a raen diforc’hiñ, d’ar c’hentañ sell. Sina diouzh Arizona. Talvoudus-tre eo, pa vezer kollet e-pad an noz.

Bet ’m eus, en doare-se, e ’m buhez, ur bern darempredoù gant ur bern tud sirius. Bevet ’m eus kalz e-touez an dud vras. O gwelet ’m eus a-dost. Ne soñjan ket kalz muioc’h a vad diwar o fenn.

Pa gejen gant unan a hañvale din un tammig spiswel, ez arnoden warnañ va zresadenn niverenn unan, a 'm eus miret atav. Fellout a rae din gouzout hag e oa heveiz e gwirionez. Met bepred e responte din : "Un tog eo." Neuze ne gomzen gantañ nag eus naered-ejen, nag eus Koadoù-Gouez, nag eus stered. Diouzh e veiz ez aen. Komz a raen eus bridj, golf, politikerezh ha kravatennoù. Ha laouen-tre e oa da anavezout un den ken fur.

II

Bevet 'm eus evel-se va-unan, hep den da gomz gantañ e gwirionez, betek an deiz ma chomis sac'het e gouelec'h Sahara, c'hwec'h vloaz 'zo. Un dra bennak a oa torret e 'm c'heflusker. Hag o vezañ ma ne oa ganin na mekanikour, na treizhidi, en em brienten da glask dont a-benn, va-unan, eus ur ratreadenn diaes. Ur gudenn a vuhez pe a varv e oa evidon. A-boan ma 'm boa dour evit eizh deiz.

En noz kentañ neuze e kouskis war an traezh, mil mill diouzh pep douar annezet. Kalz digenvesoc'h e oan eget ur peñsead war e radell e-kreiz ar mor bras. Soñjit e 'm souezh neuze, da c'houlou deiz, pa voen dihunet gant un iskis a vouezhig. Lavarout a rae :

— Me ho ped... tres din un dañvad !

— Hañ !

— Tres din un dañvad !

Lammat a ris e 'm sav, evel skoet gant an tan-foeltr.

Dibikouzet mat 'm eus va daoulagad. Sellet mat 'm eus. Ha gwelet 'm eus ur boulomig souezhus-tre a selle ouzhin sirius. Setu ar poltred gwellañ a zeuis a-benn da dresañ anezhañ, diwezhatoc'h. Va zresadenn, evel just, n'eo ket ken brav hag ar patrom, na tost. N'eo ket va fazi. D'an oad a c'hwec'h vloaz e oan bet digalonekaet diouzh al liverezh gant an dud vras, ha ne 'm boa desket tresañ netra, nemet naered-ejen serr ha naered-ejen digor.

Sellout a raen ouzh ar weledigezh-se, dispourbellet va daoulagad. Na zisoñjit ket en em gaven mil mill diouzh pep douar annezet. Ha va boulomig ne hañvale bezañ na kollet, na skuizh-marv, na marnaoniet, na sec'hedet, na spontet. N'en doa tamm ebet neuz ur bugel kollet e-kreiz ar gouelec'h, mil mill diouzh pep douar annezet. Pa zeuis a-benn da gomz en diwezh, e lavaris dezhañ :

— Met... petra a rez aze ?

Neuze e lavaras din en-dro, goustadik, evel un dra sirius-tre :

— Me ho ped... tres din un dañvad...

Pa vez re sebezus ar c'hevrin, ne greder ket disentiñ. Ken diskiant ma hañvalas din bezañ, mil mill diouzh pep douar annezet hag en arvar da vervel, e tennis eus va godell ur follenn baper hag ur bluenn. Met koun a zeuas din e 'm boa dreist-holl studiet an douaroniezh, an istor, ar jediñ hag ar yezhadur, hag e lavaris d'ar boulomig (gant un tamm imor) ne ouien ket tresañ. Respont a reas din :

— Ne ra forzh. Tres din un dañvad.

O vezañ ma ne 'm boa morse treset dañvad ebet, e ris



Setu ar poltred gwellañ a zeuis a-benn da dresañ anezhañ, diwezhatoc'h



en-dro, evitañ, unan eus an div dresadenn nemeto a oan barrek d'ober. Hini an naer-ejen serr. Ha sabatuet e voen o klevout ar boulomig o respont din :

— Nann! Nann! Ne fell ket din un olifant en un naer-ejen. Un naer-ejen, se zo dañjerus-bras, hag un olifant zo chastreüs. Du-mañ, eo bihan-tout. Ezhomm 'm eus eus un dañvad. Tres din un dañvad.

Neuze 'm eus treset.

Sellout a reas aketus, ha neuze :

— Nann! Hennezh zo klañv-fall endeo Tres unan all.



Tresañ a ris :

Va mignon a vousc'hoarzhas, jentil, gant revadelezh :

— Gwelout a rez mat... n'eo ket un dañvad, ur maout eo. Kerniel en deus...



Adober a ris c'hoazh va zresadenn : met nac'het e voe evel ar re gentañ :

— Hemañ zo re gozh. Me a fell din un dañvad a vevo pell.

Neuze, o tibasiantiñ, mall warnon kregiñ da zivontañ va c'heflusker, e stlabezis an dresadenn-mañ, hag e lavaris :

— Se zo ar c'hased. An dañvad a fell dit zo e-barzh.

Met souezhet-mik e voen o welout dremm va barner yaouank sklerijennet a levenez :

— Unan dres evel-se



a felle din ! Ha ret eo d'an dañvad-se kaout kalz geot, da 'z meno ?

— Perak ?

— Peogwir, du-mañ, eo bihan-tout...

— Mat e vo, sur a-walc'h. Roet 'm eus dit un dañvad bihan-tout.

Stouiñ a reas e benn war-du an dresadenn :

— Ket ken bihan-se... Sell ! Kousket eo...

Evel-se eo e ris anaoudegezh gant ar priñs bihan.

## III

Pell amzer a voe ret din a-raok kompren eus pelec'h e teue. Ar priñs bihan, a rae ouzhin kalz goulennoù, ne hañvale morse klevout va re. Gerioù distaget dre zegouezh hepken a zizoloas pep tra din. Da skouer, pa verzhas va c'harr-nij evit ar wech kentañ (ne dresin ket va c'harr-nij, un dresadenn kalz re luziet eo evidon), e c'houlennas :



— Petra eo an dra-se ?

— N'eo ket un dra. Nijal a ra. Ur c'harr-nij eo. Va c'harr-nij eo.

Ha lorc'h oa ennon o kemenn dezhañ e nijen. Neuze e lavaras :

— Penaos ! kouezhet out eus an oabl ?

— Ya, emezon, uvel.

— A ! se zo iskis...

C'hoarzh drant ar priñs bihan a darzhas, hag a 'm lakaas da imoriñ. Me 'blij din e ve kemeret a-zevri va gwalleurioù. Ouzhpennañ a reas :

— Neuze, te ivez a zeu eus an oabl ! Eus pe blanedenn out ?

Un tammig sklerijenn a spurmantis raktal e kevrin e vezañs, hag e c'houlennis trumm :

— Dont a rez enta eus ur blanedenn all ?

Met ne respontas ket din. Hejañ a rae goustadik e benn en ur sellout ouzh va c'harr-nij :

— Gwir eo, gant an dra-se, ne c'hellez ket dont a wall bell...

Hag e sankas en un hunvre a badas pell. Goude e tennas va dañvad eus e c'hodell hag ez arvestas ouzh e deñzor.

Soñjit pegen prederiet e oan bet gant an damguzhutadenn-se a-zivout " ar planedennoù all ". Hiroc'h a glaskis gouzout :

— Eus pelec'h e teuez, va boulomig ? Pelec'h emaout o chom ? Pelec'h e fell dit kas va dañvad ?

Respont a reas din, goude chom dilavar ha prederiet :

— Pezh a zo mat, gant ar c'hased a 'c'h eus roet din, eo e talvezo dezhañ da di, e-pad an noz.

— Evel just. Ha, mar bezez jentil, e roin dit ivez ur gordenn evit e stagañ e-pad an deiz. Hag ur pikerom.

Ar c'hinnig a hañvalas feukañ ar priñs bihan :

— E stagañ ? Pebezh mennoz iskis !

— Met ma n'en stagez ket, ez aio forzh pelec'h, hag en em gollo...



Ar priñs bihan war ar steredennig B 612

C'hoarzh va mignon a darzhas adarre :

— Met pelec'h e fell dit ez afe ?

— Forzh pelec'h. War-eeun...

Neuze, ar priñs bihan a verzhas sirius :

— Ne ra forzh, ken bihan eo, du-mañ ! Ha, gant un tamm melkoni, marteze, ez ouzhpennas

— War-eeun, ne c'haller ket mont gwall bell...

## IV

Desket 'm boa evel-se un eil tra souezhus : e blanedenn c'henidik oa a-boan brasoc'h eget un ti !

Ne c'halle ket va souezhañ kalz. Gouzout a raen ervat ez eus, estreget ar planedennoù bras evel an Douar, Yaou, Meurzh, Gwener, a zo bet roet anvioù dezho, kantadoù re all a zo a-wechoù ken bihan m'o gweler a-boan gant ar bellsellerez. Pa gav ur steredoniour unan anezho, e ro dezhi un niverenn da anv. He envel a ra da skouer : " steredennig 3251 ".







Abegoù sonn a 'm eus da grediñ e teue ar priñs bihan eus ar steredennig B 612. Ar steredennig-se n'eo bet spurmantet nemet ur wech gant ar bellsellerez e 1909, gant ur steredoniour turk.

Graet en doa neuze un danevell vras eus e gavadenn en ur C'hendalc'h Etrevroadel a Steredoniezh. Met den n'en doa e gredet en abeg d'e zilhad. An dud vras zo evel-se.

Dre eurvad evit brud ar steredennig B 612, un diktatour turk a redias e bobl, dindan boan a varv, d'en em wiskañ diouzh ar c'hiz europat. Ar steredoniour a reas adarre e zanevell e 1920, en-dro dezhañ ur gwiskamant tonius-tre. Ar wech-mañ e voe an holl ali gantañ.

Mar 'm eus kontet deoc'h ar munudoù-se a-zivout ar steredennig B 612 ha mar 'm eus anzavet deoc'h he niverenn, ez eo en abeg d'an dud vras a blij dezho ar sifroù. Pa gomzit dezho eus ur mignon nevez, ne reont morse goulennoù war ar pep pouezusañ. Ne lavaront morse : “ Penaos emañ e vouezh ? Pe c'hoarioù a blij dezhañ ? Ha dastum a ra ar balafenned ? ” Goulenn a reont : “ Pe oad eo ? Pet breur en deus ? Pegement e pouez ? Pegement e c'hounez e dad ? ” D'ar mare-se hepken e kredont e anavezout. Mar lavarit d'an dud vras :





“Gwelet ’m eus un ti brav e brikennoù roz, gant bleunioù er prenester ha koulmed war an doenn...” ne zeuont ket a-benn da emskeudenniñ an ti-se. Ret eo lavarout dezho : “Gwelet ’m eus un ti kant mil lur.” Neuze e lavaront : “O ! Pegen brav !”

En hevelep doare, mar lavarit dezho : “Bez’ e oa eus ar priñs bihan, peogwir e oa koant, peogwir e c’hoarzhe, peogwir en doa c’hoant kaout un dañvad. Un den en deus c’hoant kaout un dañvad zo un den bev, anat eo” e raint un hej d’o skoaz, hag e raint ur bugel ac’hanoc’h. Met mar lavarit dezho : “Dont a rae eus ar steredennig B 612”, neuze e vint kendrec’het, hag e roint peoc’h gant o goulennoù. Evel-se emaint. Arabat kaout droug outo. Ar vugale a zle bezañ madelezhus-kenan e-keñver an dud vras.

Met, evel just, ni a gompren ar vuhez, ne reomp ket an disterañ forzh gant an niverennoù ! Karet ’m bije kregiñ en istor-mañ e doare ar c’hontadennoù marzhus. Karet ’m bije lavarout :

“Gwechall gozh e oa ur priñs bihan a oa o chom war ur blanedenn a-boan brasoc’h egetañ, hag en doa ezhomm eus ur mignon...” Evit ar re a gompren ar vuhez, en dije hañvalet bezañ kalz gwirionoc’h.

Rak ne garan ket e vefe lennet va levr hep aked. Kement a boan a santan o kontañ an eñvorennoù-se. C’hwec’h vloaz ’zo endeo ez eo aet va mignon gant e zañvad. Mar klaskan e livañ amañ, ez eo evit derc’hel soñj anezhañ. Ken trist eo disoñjal ur mignon. An holl n’o deus ket bet ur mignon. Hag e c’hallan dont da vezañ evel an dud vras dedennet hepken gant ar sifroù. Evit-se eo ivez ’m eus prenet ur voestad livioù ha kreionoù. Diaes eo adkregiñ da dresañ, da ’m oad, hep bezañ

graet arnod all ebet nemet hini an naer-ejen serr ha hini an naer-ejen digor, d'an oad a c'hwec'h vloaz! Klask a rin, evel just, ober taolennoù an tostañ d'ar patrom ha ma c'hallin. N'on ket sur-tre da zont a-benn. Un dresadenn zo mat, eben n'eo ket. Faziañ a ran un tammig ivez war ar vent. Amañ ez eo re vras ar priñs bihan. Aze eo re vihan. Termal a ran ivez war liv e wiskamant. Neuze e tastornan evel-se hag evel-henn. Evel ma teu e teu. Faziañ a rin en diwezh war vunudoù pouez-usoc'h. Met an dra-se a vo ret pardoniñ din. Va mignon ne roe morse displegadurioù. Krediñ a rae marteze e oan heñvel outañ. Met me, siwazh, n'on ket barrek da welout deñved a-dreuz d'ur c'hased. Marteze ez on un tammig evel an dud vras. Moarvat 'm eus koshaet.

## V

Bemdez e tesken un dra bennak a-zivout ar blanedenn, an disparti, ar veaj. Dont a rae goustadik-tre, dre zegouezh, er c'homzoù. D'an trede deiz, evel-se, ez anavezis drama ar gwez-baobab.

Ar wech-mañ c'hoazh e voe bennozh d'an dañvad, rak ar priñs bihan a c'houlennas trumm ouzhin, evel en amzivin don :

— An deñved a zebr ar brousgwez, sur eo, neketa ?

— Ya, gwir eo.

— A ! Laouen on.

Ne gomprenis ket perak e oa ken pouezus e vefe ar brousgwez debret gant an deñved. Met ar priñs bihan a ouzhpennas :

— Neuze, e tebront ivez ar gwez-baobab ?

Lakaat a ris ar priñs bihan da verzhout ne oa ket ar gwez-baobab brousgwez, met gwez ken bras hag ilizoù, hag e c'halffe kas gantañ un tropellad olifanted a-bezh, ne zeufe ket an tropellad-se a-benn eus ur wezenn-vaobab zoken.

Soñj an tropellad olifanted a lakaas ar priñs bihan da c'hoarzhin :

— Ret e vefe o lakaat an eil re war ar re all...

Met merkañ a reas gant furnez :

— Ar gwez-baobab, a-raok bezañ bras, a grog dre vezañ bihan.

— Gwir eo ! Met perak e fell dit e tebrfe da zañvad ar gwez-baobab bihan ?

Respont a reas din : "O ! Memes tra !" evel pa vije anv eus un dra anat. Ha ret e voe din prederiañ kalz da gompren va-unan ar gudenn-se.

E gwirionez, war blanedenn ar priñs bihan, e oa, evel war an holl blanedennoù, geot mat ha geot fall. Da heul, had mat geot mat, ha had fall geot fall. Met ne c'haller ket gwelout an had. Kousket a reont e kevrin an douar betek an deiz ma teu d'unan anezho c'hoant dihuniñ. Neuze ez astenn he izili, hag e vount, lentik da gentañ, ur strujenn goant ha dizrouk war-du an heol. Mard eo ur strujenn irvin ruz pe gwez-roz, e c'haller he lezel da zont evel ma kar. Met





mard eo ur blantenn fall, ez eo ret he zennañ raktal, kerkent hag anavezet. Ha had spontus a oa e planedenn ar priñs bihan... an had gwez-baobab e oa. Douar ar blanedenn a oa gwastet ganto. Hag ur wezenn-vaobab, mar en em gemerer re ziwezhat, ne c'haller ket en em zisammañ diouti. Gourleuniañ a ra ar blanedenn. He zoullañ a ra gant he gwrizioù. Ha mar bez re vihan ar blanedenn, ha mar bez re niverus ar gwez-baobab, en he lakaont da darzhañ.

“Ur gudenn a genurzh eo, a lavare din diwezhatoc’h ar priñs bihan. Ur wech echu ganin en em gempenn diouzh ar beure, eo ret kempenn ar blanedenn. Ret eo strivañ reoliek da dennañ ar gwez-baobab kerkent ha ma ’z eus tu d’o diforc’hañ diouzh ar gwez-roz, a denn kalz dezho ent yaouank. Ul labour enoeüs-tre eo, met aes-tre.”

Hag un deiz e ’m broudas da glask ober un dresadenn vrav, evit sankañ se mat e penn bugale va bro. “Mar beajont un deiz, a lavare din, e c’hallo talvezout dezho. Dizrouk eo a-wechoù ampellañ ul labour. Met, pa ’z eus anv a wez-baobab, eo atav ur gwalldaol. Anavezet ’m eus ur blanedenn annezet gant un den lezirek. Lezet en doa teir brousgwezenn...”

O heuliañ displegadurioù ar priñs bihan, e ’m eus treset ar blanedenn-se. Ne blij ket din kemer un ton kentelius. Met dañjer ar gwez-baobab zo ken nebeut anavezet, hag un arvar ken bras eo evit an hini en em gollfe war ur steredennig, ma ran un ezreolder. Lavarout a ran : “Bugale! Diwallit diouzh ar gwez-baobab!” A-benn diskouez da ’m mignoned un arvar m’eo bet darbet dezho kouezhañ hep e anavezout, eo e ’m eus labouret kement war an dresadenn-se. Ar gentel a roen a dalveze ar boan. Goulenn a reot marteze : Perak n’eus ket el levr-mañ tresadennoù all ken meurdezus ha tresadenn ar gwez-baobab? Ar respont zo eeun : Klasket ’m eus, met n’on ket deuet a-benn. Pa ’m eus treset ar gwez-baobab e santen e oa mallus.



Ar gwez-baobab



## VI

A! priñs bihan, komprenet 'm eus, tamm-ha-tamm, da vuhezig velkonius. E-pad pell ne 'z poa bet evel didu nemet c'hwekted ar c'huzh-heol. Desket 'm eus ar munud nevez-se d'ar pevare deiz, d'ar beure, pa 'c'h eus lavaret din :

— Me 'blij din ar c'huzh-heol. Eomp da welout ur c'huzh-heol...

— Met ret eo gortoz...

— Gortoz petra ?

— Ez afe an heol da guzh.

Da gentañ e 'c'h eus diskouezet bezañ souezhet-meurbet, ha goude e 'c'h eus graet goap ac'hanout. Ha lavaret 'c'h eus din :

— Krediñ a ran emaon atav du-mañ !

Ya. Pa 'z eo kreisteiz er Stadoù-Unanet, an heol, an holl a oar se, a ya da guzh, e Bro-C'hall. A-walc'h e vefe gallout

mont da Vro-C'hall en ur vunutenn evit arvestiñ ouzh ar c'huzh-heol. Met, siwazh, Bro-C'hall zo kalz re bell. Hogen, war da blanedenn ken bihan, a-walc'h oa dit sachañ da gador eus un nebeut kammedoù. Hag e selles ouzh ar serr-noz bewech ma 'z poa c'hoant...

— Un deiz, 'm eus gwelet an heol o kuzhat pergont teir gwech !

Un tammig diwezhatoc'h ez ouzhpennes :

— Te 'oar... pa vezer ken trist, eo plijus sellout ouzh ar c'huzh-heol...

— Deiz ar pergont teir gwech e oas ken trist neuze ? Met ar priñs bihan ne respontas ket.

## VII

D'ar pempet deiz, atav bennozh d'an dañvad, e voe dizoloet din ar c'hevrin-mañ eus buhez ar priñs bihan. Goulenn a reas trumm, hep digoradur, evel disoc'h ur gudenn prederiet pell :

— Un dañvad, mar debr ar brousgwez, a zebr ivez ar bleunioù ?

— Un dañvad a zebr kement tra a gav.

— Zoken ar bleunioù gant drein ?

— Ya. Zoken ar bleunioù gant drein.

— Neuze, an drein, da betra e talvezont ?

Ne ouien ket. Edon neuze o klask diviñsañ ur serjant re stardet, e 'm c'heflusker. Prederiet-tre e oan, rak ar

sac'hadenn a ziskoueze bezañ grevus-kenan, ha gant an dour-evañ o vont da hesk e toujen na drofe an traoù da fall.

— An drein, da betra e talvezont ?

Ar priñs bihan ne zileze morse ur goulenn en doa graet. Imoret e oan en abeg d'ar serjant hag e respontis n'eus forzh petra :

— An drein, ne dalvezont da netra, fallagriezh eo a-berzh ar bleunioù !

— O !

Hogen goude chom dilavar ez eilgerias, gant un doare droukrañs :

— Ne gredan ket ac'hanout. Ar bleunioù zo gwan. Eeunik ez int. Asurded a glaskont evel ma c'hellont. Krediñ a reont bezañ spontus, gant o drein...

Ne respontis netra. D'ar mare-se e soñjen : " Ma ne zistard ket ar serjant-se e torrin anezhañ gant un taol morzhol. " Ar priñs bihan a zirenkas adarre va soñjezonoù :

— Hag e kredez-te, a-zivout ar bleunioù...

— Nann ! Nann ! Ne gredan netra ! Respontet 'm eus forzh petra. Ober a ran, me, war-dro traoù sirius !

Sellout a reas ouzhin, sabatuet.

— Traoù sirius !

Va gwelout a rae, va morzhol e 'm dorn, va bizied duet a lard-karr, stouet a-us d'un dra a gave divalav-tre.

— Komz a rez evel an dud vras !

Mezh a 'm boe un tammig. Met didruez e kendalc'has :

— Kammgemer a rez, meskañ a rez pep tra !

Brouez oa ennañ e gwirionez. Hejañ a rae en avel e vlev alaouret-holl :

— Anaout a ran ur blanedenn ma 'z eus un Aotrou limestra. Morse n'en deus c'hwesaet ur vleunienn. Morse n'en

deus sellet ouzh ur steredenn. Morse n'en deus karet den. Morse n'en deus graet netra nemet sammadurioù. Hag a-hed an deiz e lavar eveldout : " Me zo un den sirius ! Me zo un den sirius ! " hag an dra-se en lak da boufañ gant al lorc'h. Met n'eo ket un den ez eo, ur c'habell-touseg !



— Ur petra ?

— Ur c'habell-touseg !

Ar priñs bihan a oa bremañ disliv-holl gant ar fulor :

— Milionoù a vloavezhioù 'zo e ra ar bleunioù drein. Milionoù a vloavezhioù 'zo e vez debret ar bleunioù gant an deñved daoust da se. Ha n'eo ket sirius klask kompren perak e kemeront kemend-all a boan da ober drein na dalvezont morse da netra ? N'eo ket pouezus, brezel an deñved hag ar bleunioù ? N'eo ket siriusoc'h ha pouezusoc'h eget sammadurioù un Aotrou tev ha ruz ? Ha mar anavezan-me ur vleuniann dibar, n'eus anezhi e neblec'h, nemet e 'm flanedenn, hag a c'hell un dañvad bihan diskar en un taol, evel-se, ur mintin, hep gouzout pezh a ra, n'eo ket pouezus an dra-se !







Ruziañ a reas, hag ez adkrogas :

— Mard eus un den a gar ur vleuniann n'eus nemet ur skouerenn anezhi er milionoù ha milionoù a stered, a-walc'h eo dezhañ sellout outo da vezañ eürus. Soñjal a ra : "Va bleunienn zo aze tu bennak..." Met mar bez debret ar vleunienn gant an dañvad, ez eo evitañ evel pa vefe lazhet an holl stered a-daol-trumm ! Ha n'eo ket pouezus, an dra-se !

Ne voe evit lavarout tra ouzhpenn. A-greiz-holl e tirollas da leñvañ. Deuet e oa an noz. Dilezet e 'm boa va binvioù. Ne raen forzh eus va morzhol, va serjant, ar sec'hed hag ar marv. War ur steredenn, ur blanedenn, va hini, an Douar, e oa ur priñs bihan da frealziñ ! E gemer a ris etre va divvrec'h. E luskellat. Lavarout a raen dezhañ : "Ar vleunienn a garez n'emañ ket en arvar... Tresañ a rin ur vinwal, da 'z tañvad... Tresañ a rin un houarnwisk da 'z pleunienn... Hag..." Ne ouien ket re petra lavarout. Dizampart-tre e santen e oan. Ne ouien ket penaos e dizhout, pelec'h e adkavout... Ken kevrinus eo, bro an daeroù.

## VIII

Deskiñ a ris buan anavezout gwelloc'h ar vleunienn-se. War blanedenn ar priñs bihan e oa bet a-viskoazh bleunioù eeuntre, kinklet gant ur renkennad dilennoù hepken, ha na gemerent ket kalz plas, ha na zirenkent den. Diwanañ a raent ur beure er

geot, hag e varvent da noz. Met hounnezh he doa kellidet un deiz, eus un hadenn degaset den ne ouie a belec'h, hag ar priñs bihan en doa evezhiet a-dost ar strujenn-se na denne ket d'ar strujennoù all. Un doare gwez-baobab nevez e c'halle bezañ. Met ar vrousgwezenn a baouezas buan a greskiñ, hag a grogas da brientiñ ur vleunienn. Ar priñs bihan, oc'h arvestiñ ouzh ar vroñsenn divent en em stalie, a sante e tiwanfe anezhi ur weledigezh vurzhudus, met ar vleunienn ne echue ket a 'n em fichañ, e goudor he c'hambr c'hlas. Dibab a rae aketus he livioù. En em wiskañ a rae gorrek, aozañ a rae he dilennoù unan hag unan. Ne felle ket dezhi dont er-maez joget-holl evel ar roz-aer. Fellout a rae dezhi en em ziskouez en he c'hened peurglok ha skedus. Ya! Faro-kenan e oa. He ficherezh kevrinus he doa padet devezhioù ha devezhioù. Ha setu ma 'n em ziskouezas ur beure, dres d'ar sav-heol :

Ha hi, he doa labouret ken aketus, ha lavarout en ur vazailhat :

— A! Dihuniñ a ran a-boan... Ho tigarez a c'houlennan... Me zo c'hoazh diskribet-holl...

Ar priñs bihan, neuze, ne c'hallas ket kuzhat e esmae :

— Na kaer ez oc'h!

— N'eo ket 'ta a respontas goustadik ar vleunienn. Ha ganet on bet war un dro gant an heol...

Ar priñs bihan a zivinas ne oa ket re uvel, met ken fromus e oa!

— Mare lein eo, a gav din,



he doa ouzhpennet, hag ar vadelezh ho pefe da soñjal ennon...

Hag ar priñs bihan, mezhekholl, a oa aet da gerc'hat ur c'helorniad dour fresk da servijañ ar vleunienn.

Buan he doa e drubuilhet en doare-se gant he fouge skoemp. Un deiz, da skouer, o komz eus he fevar draen, he doa lavaret d'ar priñs bihan :



— Gallout a reont dont, an tigred, gant o skilfoù !

— N'eus ket a digred war va flanedenn, en doa merket ar priñs bihan, hag an tigred ne zebront ket geot.

— N'on ket ur c'heotenn, he doa respontet goustadik ar vleunienn.

— Digarezit me...

— Ne 'm eus ket aon rak an tigred, met n'on ket evit gouzañv an avel-sil. N'ho pefe ket un andorenn ?

"Ne c'houzañv ket an avel-sil... Degouezhout a ra fall, evit ur blantenn, en doa merket ar priñs bihan. Ar vleuniennn-se zo gwall luziet..."

— D'an noz e 'm lakaot dindan ur voullenn. Yen-tre eo en ho ti. Aveet fall eo. Du-hont, a-lec'h ma teuan...

Met n'he doa ket kendalc'het.





Deuet e oa dindan stumm un hadenn. N'he doa gallet anavezout netra eus ar bedoù all. Mezhekaet a vezañ paket o livañ ur gaou ken eeunik, he doa pasaet div pe deir gwech, da lakaat ar priñs bihan diaes :

— An andorenn ?

— Mont a raen d'he c'herc'hat, met c'hwi oa o komz din !

Neuze he doa pasaet gwashoc'h, da reiñ morc'hedoù dezhañ memes tra.

Ar priñs bihan, evel-se, daoust d'e youl vat ha d'e garantez, en doa bet buan diskred warni. Kemeret en doa a-zevri gerioù dibouez, ha gwalleürus-tre e oa deuet da vezañ.

" Ne 'm bije ket dleet he selaou, a zisplegas din un deiz, arabat morse selaou ar bleunioù. Ret eo sellout outo hag o c'hwesa. Va hini a roe he frond da 'm flanedenn, met ne ouien ket bezañ laouen gant se. An istor a skilfoù, en doa va hegaset kement, en dije dleet va zeneraat... "

Lavarout a reas c'hoazh :

" Ne 'm eus gouezet kompren netra neuze. Dleet 'm bije he barn diouzh he oberoù ha n'eo ket diouzh he c'homzoù. He frond hag he sklerijenn a roe din. Ne 'm bije ket dleet tec'hout ! Dleet 'm bije divinout he zeneridigezh, dindan he gwidreoù eeunik. Ar bleunioù zo ken dislavarus ! Met yaouank-tre e oan, ne ouien ket he c'harout. "



# IX

Me 'gav din e reas e vad, evit tec'hout, eus un divroadeg laboused gouez. Mintin e zisparti e lakaas urzh en e blanedenn. Skarzhañ a reas aketus ar menezioù-tan bev. Daou venez-tan bev en doa. Aes-tre e oa evit tommañ lein diouzh ar beure. Ur menez-tan marv en doa ivez. Met, evel ma lavare, "Ne ouzer morse!" Skarzhañ a reas ivez enta ar menez-tan marv. Ar menezioù-tan, mar bezont skarzhet mat, a zev sioul ha reoliek, hep didarzh. Didarzhioù ar menezioù-tan zo evel tanioù siminal. Evel just, war hon douar, ez omp kalz re vihan evit skarzhañ hon menezioù-tan. Setu perak e reont dimp ur bern diaesterioù.

Ar priñs bihan a c'hwennas ivez, gant un tamm melkoni, an eginoù gwez-baobab diwezhañ. Krediñ a rae ne zeufe morse en-dro. Met an holl labourioù boas-se a hañvalas dezhañ bezañ c'hwek-meurbet, ar beure-se. Neuze, pa zouras ur wech diwezhañ ar vleunienn, ha pa 'n em aozas d'he lakaat e goudor dindan ar voullenn, e tizoloas en doa c'hoant leñvañ.

— Kenavo, a lavaras d'ar vleunienn.

Met ne respontas ket dezhañ.

— Kenavo, a lavaras adarre.

Ar vleunienn a basaas. Met ne oa ket en abeg d'he sifern.

— Sot on bet, emezi en diwezh. Goulenn a ran digarez. Klask bezañ eürus.

Souezhet e voe ar priñs bihan gant an diouer a rebechoù.



Skarzhañ a reas aketus ar menezioù-tan bev

Chom a rae aze, divarc'het, ar voullenn en e zaouarn. Ne gomprene ket seurt habaskted.

— Ya, da garout a ran, eme ar vleunienn dezhañ. Ne 'c'h eus ket gouezet, dre va fazi. An dra-se ne ra forzh ebet. Met te zo bet ken sot ha me. Klask bezañ eürus. Lez ar voullenn-se e peoc'h. Ne 'm eus ket ezhomm.

— Met an avel...

— N'on ket ken siferniet-se... Aer fresk an noz a raio vad din. Ur vleunienn on.

— Met al loened...

— Ret mat eo din gouzañv div pe deir biskoulenn, mar fell din anavezout ar balafenned. Ken brav eo, hervez. A-hend-all, piv a 'm gweladenno ? Te vo pell, te. Hag evit al loened bras, ne 'm eus ket aon. Skilfoù a 'm eus.

Hag e tiskouezas he fevar draen, eeunik. Ouzhpennañ a reas :

— Na chom ket da yariñ, evel-se, hegasus eo. Divizet 'c'h eus mont kuit. Kae kuit.

Rak ne felle ket dezhi bezañ gwelet gantañ o leñvañ. Ur vleunienn ken lorc'hus e oa...

## X

E trowardroioù ar steredennoùigoù 325, 326, 327, 328, 329, ha 330 en em gave. Kregiñ a reas enta d'o gweladenniñ, kement hag ober, ha deskiñ un dra bennak.

An hini gentañ oa annezet gant ur roue. Ar roue, gwisket a

limestra hag a feur erminig, oa azezet war un tron eeun-tre, ha koulskoude meurdezus.

— A! Setu ur sujad, eme ar roue pa spurmantas ar priñs bihan.

Hag ar priñs bihan en em c'houlennas :

— Penaos e c'hell va anavezout pa n'en deus va gwelet biskoazh ?

Ne ouie ket ez eo eeunaet-kenan ar bed evit ar rouaned. An holl dud zo sujidi.

— Tosta, ma c'hellin da welout gwelloc'h, eme ar roue a oa laouen-holl o vezañ roue evit unan bennak.

Ar priñs bihan a sellas pelec'h e c'hallfe azezañ, met goloet e oa ar blanedenn gant ar vantell gaer erminig. Chom a reas en e sav enta, hag o vezañ ma oa skuizh e vazailhas.

— A-enep al lidadur eo bazailhat dirak ar roue, a lavaras dezhañ ar roue. E zifenn a ran ouzhit.

— Ne c'hallan ket mirout ouzhin, a respontas ar priñs bihan mezhek-holl. Un hir a veaj a 'm eus graet ha ne 'm eus ket kousket...

— Neuze, a lavaras ar roue, e roan dit an urzh da vazailhat. Ne 'm eus gwelet den o vazailhat abaoe bloavezhioù. Ar bazailhadennoù zo traoù iskis evidon. Bazailh c'hoazh. Un urzh eo.

— Diaezet on... ne c'hallan ket ken... a lavaras ar priñs bihan en ur ruziañ.

— Um! Um! a respontas ar roue. Neuze e roan dit an urzh, a-wechoù da vazailhat hag a-wechoù...

Balbouzañ a rae un tammig hag e hañvale bezañ feuket.

Rak ar roue a felle dezhañ dreist-holl ma vefe doujet d'e veli. Ne c'houzañve ket an disentidigezh. Ur roue diharzveli e

oa. Met o vezañ ma oa madelezhus-kenan, e roe atav urzhioù fur.

" Mar rofen an urzh, a lavare boas, mar rofen d'ur jeneral an urzh d'en em dreuzfurmiñ en ul labous-mor, ha ma ne sentfe ket ar jeneral, ne vefe ket fazi ar jeneral. Va fazi e vefe. "

— Hag e c'hallan azezañ ? a c'houlennas goustad ar priñs bihan.

— An urzh a roan dit da azezañ, a respontas dezhañ ar roue, en ur sachañ gant meurdez war ur bastell eus e vantell erminig.

Souezhet e oa evelato ar priñs bihan. Munut e oa ar blanedenn. War betra e c'halle ar roue ren ?

— Aotrou, emezañ... ho tigarez a c'houlennan mar gran ouzhoc'h ur goulenn...

— An urzh a roan dit da ober ouzhin ur goulenn, a lavaras buan ar roue.

— Aotrou, war betra e renit ?

— War bep tra, a respontas ar roue eeun-tre.

— War bep tra ?

Ar roue, gant ur jestr uvel, a ziskouezas e blanedenn, an holl blanedennoù, hag ar stered.

— War an holl draoù-se ? a lavaras ar priñs bihan.

— War an holl draoù-se... a respontas ar roue.

Rak ouzhpenn bezañ ur roue diharzveli e oa ivez ur roue hollvedel.

— Hag ar stered a sent ouzhoc'h ?

— Evel just, eme ar roue. Sentiñ a reont raktal. Ne c'houzañvan ket an disentidigezh.

Seurt galloud a lakaas ar priñs bihan sabatuet. Gantañ en dije gallet arvestiñ, n'eo ket ouzh pergont pevar met seikont daou, pe zoken kant, zoken daou c'hant kuzh-heol en un



devezh, hep kaout morse da sachañ e gador ! Hag o vezañ m'en em sante un tammig trist en abeg da eñvor e blanedenn vihan dilezet, e kredas azgoulenn ur vadelezh digant ar roue :

— Karout a rafen gwelout ur c'huzh-heol... Grit plijadur din... Roit d'an heol an urzh da guzhat...

— Mar rofen d'ur jeneral an urzh da nijal eus ur vleunienn d'eben e-giz ur valafenn, pe da skrivañ un





drajedienn, pe d'en em dreuzfurmiñ en ul labous-mor, ha ma ne vefe ket sevenet an urzh gant ar jeneral, fazi piv e vefe, e hini pe va hini ?

— Ho hini, a lavaras ar priñs bihan.

— Gwir. Ret eo goulenn digant pep hini pezh a c'hell reiñ, a gendalc'has ar roue. Ar veli zo diazezet da gentañ war ar skiant-vat. Mar roez da 'z pobl an urzh da vont d'en em deurel er mor, en em savo. Gwir 'm eus da c'houlenn ma vefe sentet ouzh va urzhioù, peogwir eo fur va urzhioù.

— Neuze, va c'huzh-heol ? a zegasas en-dro ar priñs bihan na zisoñje morse ur goulenn en doa graet.

— Da guzh-heol a 'z po, e c'houlenn a rin. Met gortoz a rin, e 'm skiant eus al levierezh, ma vo a-du an traoù.

— Ha pegoulz e vo ? a atersas ar priñs bihan.

— Um ! Um ! a respontas ar roue, a sellas ouzh ur pikol deiziadur, um ! um ! war-dro... war-dro... war-dro seizh eur pergont e vo, en noz-mañ ! Hag e weli penaos e vez sentet ouzhin !

Ar priñs bihan a vazailhas. Keuz en doa d'e guzh-heol c'hwitet. Hag un tammig hir e kave e amzer endeo :

— Ne 'm eus mui netra da ober amañ, emezañ d'ar roue. Me zo o vont kuit !

— Nad a ket kuit, a respontas ar roue a oa ken laouen o kaout ur sujad. Nad a ket kuit, da envel a ran da vaodiern !

— Maodiern petra ?

— Maodiern... ar barnerezh !

— Met n'eus den da varn !

— Ne ouzer morse, eme ar roue. Ne 'm eus ket graet c'hoazh tro va riez. Kozh-tre on, n'eus ket amañ plas d'ur c'harroñs, ha skuizhus eo din bale.

— O ! Met gwelet 'm eus c'hoazh, eme ar priñs bihan a stouas da reiñ ur sell adarre ouzh tu all ar blanedenn. N'eus den du-hont kennebeut...

— En em varn a ri da-unan enta, a respontas ar roue dezhañ. An diaesañ eo. Kalz diaesoc'h eo en em varn eget barn ar re all. Mar deuez a-benn d'en em varn mat, ez out ur gwir zen fur.

— Gallout a ran en em varn va-unan forzh pelec'h, eme ar priñs bihan. Ne 'm eus ket ezhomm d'ober va annez amañ.

— Em ! Em ! eme ar roue, krediñ a rafen a-walc'h ez eus tu bennak war va flanedenn ur razh kozh. E glevout a ran en noz. E varn a ri d'ar marv ur wech an amzer. Evel-se e vo e vuhez e dalc'h da varnerezh. Met e zigastizañ a ri bewech evit e arboellañ. N'eus nemet unan.

— Me, a respontas ar priñs bihan, ne blij ket din barn d'ar marv, ha me 'gav din ez an kuit.

— Nann, eme ar roue.

Met ar priñs bihan, echu gantañ en em brientiñ, ne felle ket dezhañ ober poan d'ar roue kozh :

— Mar hetfe Ho Meurdez e ve sentet aketus outi, e c'hallfe reiñ din un urzh fur. Gallout a rafe, da skouer, reiñ din an urzh da vont kuit a-barzh ur vunutenn. Me 'gav din eo troet a-du an traoù...

Ar roue o chom hep respont, ar priñs bihan a dermas da gentañ, hag ez eas kuit gant un huanadenn.

— Va c'hannad e vi, a huchas ar roue neuze.

E zremm oa skeudenn ar veli.

An dud vras zo gwall iskis, a soñjas ar priñs bihan e-pad e veaj.

# XI

An eil planedenn a oa annezet gant un den fougeüs :

— A! A! Setu un estlammer! eme an den fougeüs kerkent ha ma spurmantas ar priñs bihan.



Rak, evit an dud fougeüs, an dud all zo estlammerion.

— Demat, a lavaras ar priñs bihan. Un tog iskis hoc'h eus.

— Evit saludiñ eo, eme an den fougeüs. Evit saludiñ eo pa vez kenyouc'het din. Met mantrus eo ne dremen morse den dre amañ.

— A ya? a lavaras ar priñs bihan hep kompren.

— Stlak da zaouarn an eil ouzh egile, a guzulias neuze an den fougeüs.

Ar priñs bihan a stlakas e zaouarn an eil ouzh egile. An den fougeüs a saludas uvel, o sevel e dog.

— Farsusoc'h eo eget ar weladenn d'ar roue, a



soñjas ar priñs bihan. Hag ez adkrogas da stlakañ e zaouarn an eil ouzh egile. An den fougeüs a adkrogas da saludiñ o sevel e dog.

Goude pemp munutennad embreg, e krogas ar priñs bihan da vezañ enoeet gant ar c'hoari unton-se.

— Hag evit ma kouezho an tog, a c'houlennas, petra a ranker ober ?

An den fougeüs avat ne glevas ket. An dud fougeüs ne glevont morse nemet ar meuleudioù.

— Daoust hag estlammiñ a rez kalz dirazon e gwirionez ? a c'houlennas ouzh ar priñs bihan.

— Petra 'dalvez estlammiñ ?

— Estlammiñ a dalvez anzav ez on an den bravañ, cheuc'hañ, pinvidikañ ha speredekañ eus ar blanedenn.

— Met, da-unan out war da blanedenn !

— Gra plijadur din. Estlamm dirazon evelkent !

— Estlammiñ a ran, eme ar priñs bihan, oc'h ober ur c'hruz d'e skoaz, met da betra e c'hell talvezout dit ?

Hag ez eas kuit.

An dud vras zo e gwirionez gwall iskis, a soñjas hepken e-pad e veaj.

## XII

Ar blanedenn da heul a oa annezet gant ul lonker. Ar weladenn-se a voe berr-tre, met sankañ a reas ar priñs bihan en ur velkoni don :

— Petra a rez ? emezañ d'al lonker a gavas staliet, dilavar, dirak un dastumadenn voutailhoù hag un dastumadenn voutailhadoù.

— Evañ a ran, a respontas al lonker, teñval e benn.

— Perak ez evez ? a c'houlennas ar priñs bihan.

— Evit disoñjal, a respontas al lonker.

— Evit disoñjal petra ? a atersas ar priñs bihan a drueze endeo.

— Evit disoñjal e 'm eus mezh, a anzavas al lonker en ur stouiñ e benn.

— Mezh gant petra ? a c'houlennas ar priñs bihan a felle dezhañ e skoazellañ.

— Mezh oc'h evañ ! a echuas al lonker a chomas dilavar da vat.

Ar priñs bihan a yeas kuit, gwall nec'het.

E gwirionez, an dud vras zo gwall, gwall iskis, a soñje e-pad e veaj.

## XIII

Ar pevare planedenn oa hini an nevidour. An den-se a oa ken prederiet ma ne savas ket e benn zoken pa zegouezhas ar priñs bihan.

— Demat, a lavaras hemañ. Ho sigaretenn zo marv.

— Tri ha daou zo pemp. Pemp ha seizh daouzek. Daouzek ha tri pemzek. Demat. Pemzek ha seizh ugent daou. Ugent daou ha c'hwec'h ugent eizh. Ket amzer d'he zanañ en-dro. Ugent c'hwec'h ha pemp tregont unan. Oc'h ! Neuze ez eo en holl pemp kant unan milion c'hwec'h kant ugent daou vil seizh kant tregont unan.

— Pemp kant milion petra ?

— Hañ ? Te zo aze c'hoazh ? Pemp kant milion a... n'ouzon ket ken... Kement a labour a 'm eus ! Sirius on, me, ne gollan ket va amzer gant fidoriennoù ! Daou ha pemp seizh...



— Pemp kant unan milion a betra ? a lavaras en-dro ar priñs bihan n'en doa biskoazh en e vuhez dilezet ur goulenn en doa graet.

An nevidour a savas e benn :

— Abaoe pemont pevar bloaz m'emaon o chom war ar blanedenn-mañ, n'on bet direnket nemet teir gwech. Ar wech kentañ, ugent daou vloaz 'zo, e oa gant ur c'hwil-derv kouezhet eus Doue 'oar pelec'h. Un trouz spontus a rae, ha graet 'm eus pevar fazi en ur sammadur. An eil gwech ez eo bet, unnek vloaz 'zo, gant ur barrad remm. Ne fiñvan ket a-walc'h. Ne 'm eus ket amzer da yariñ. Me zo sirius, me. An trede gwech... Setu ! Lavarout a raen enta pemp kant unan milion...

— Milion petra ?

An nevidour a gomprenas ne oa spi ebet da gaout ar peoc'h :

— Milion eus an traoù bihan-se a weler a-wechoù en oabl.

— Kelien ?

— Met nann, an traoù a lugern.

— Gwenan ?

— Nann ! An traoù bihan alaouret a lak al lezireion da hunvreal. Met sirius on, me. Ne 'm eus ket amzer da hunvreal.

— A ! Stered ?

— Se eo. Stered.

— Ha petra a rez gant pemp kant milion a stered ?

— Pemp kant unan milion c'hwec'h kant ugent daou vil seizh kant tregont unan. Sirius on, me, resis on.

— Ha petra 'rez gant ar stered-se ?

— Petra a ran ?

— Ya.

— Netra. O ferc'hennañ a ran.

— Perc'hennañ a rez ar stered ?

— Ya.

— Gwelet 'm eus c'hoazh ur roue a…

— Ar rouaned ne berc'hennont ket. "Ren" a reont. Disheñvel-tre eo.

— Ha da betra e talvez dit perc'hennañ ar stered ?

— Talvezout a ra din da vezañ pinvidik.

— Ha da betra e talvez dit bezañ pinvidik ?

— Da brenañ stered all, mar bez kavet gant unan bennak.

Hennezh, a soñjas ar priñs bihan, a boellata un tammig evel va mezvier.

Koulskoude e reas c'hoazh goulennoù :

— Penaos e c'haller perc'hennañ stered ?

— Da biv ez int ? a eilgerias an nevidour, kintus.

— N'ouzon dare. Da zen.

— Neuze ez int din, peogwir on bet an hini kentañ o soñjal e se.

— A-walc'h eo ?

— Evel just. Pa gavez un diamant n'eo da zen, ez eo dit. Pa gavez un enezenn n'eo da zen, ez eo dit. Pa 'c'h eus ur mennoz an hini kentañ, en en lakaez testeniekaat : dit eo. Perc'hennañ a ran ar stered, me, peogwir n'eus den araozon en deus soñjet o ferc'hennañ.

— Se zo gwir, eme ar priñs bihan. Ha petra 'rez ganto ?

— O merañ a ran. O c'hontañ hag o adkontañ, eme an nevidour. Diaes eo. Met un den sirius on, me.

Ar priñs bihan ne oa ket laouen c'hoazh.

— Me, mar perc'hennan ur skerb, e c'hallan he lakaat en-dro da 'm gouzoug, he c'has ganin. Me, mar perc'hennan ur vleunienn, e c'hallan he c'hutuilhañ hag he c'has ganin. Met te, ne c'hellez ket kutuilhañ ha kas ganit da stered !

— Nann, met gallout a ran o fostañ en ti-bank.

— Petra 'dalvez se ?

— Talvezout a ra e c'hallan skrivañ war un tamm paper bihan niver va stered. Hag e prennan ar baperenn-se en un diretenn.

— Ha setu tout ?

— A-walc'h eo !

— Fentus eo, a soñjas ar priñs bihan. Barzhonius a-walc'h eo. Met n'eo ket sirius-kenan.

Ar priñs bihan en doa mennozioù disheñvel diouzh re an dud vras, a-zivout an traoù sirius.

— Me, a lavaras c'hoazh, perc'hennañ a ran ur vleunienn a zouran bemdez. Perc'hennañ a ran ivez tri menez-tan a skarzhan bep sizhun. Rak skarzhañ a ran ivez an hini a zo marv. Ne ouzer morse. Talvoudus eo da 'm menezioù-tan, talvoudus eo da 'm bleunienn, e perc'hennfen anezho. Met te n'out ket talvoudus d'ar stered...

An nevidour a zigoras e c'henou, met ne gavas netra da respont, hag ez eas kuit ar priñs bihan.

An dud vras zo e gwirionez iskis penn-da-benn, a soñje hepken e-pad e veaj.

## XIV

Ar pempet planedenn oa souezhus-tre. An hini vihanañ-holl e oa. Plas a-walc'h a oa da lojañ ur gleuzeur-straed hag un enaouer-kleuzeurioù. Ne zeue ket ar priñs bihan a-benn da gompren da betra e c'halle talvezout, tu bennak en oabl, war ur blanedenn hep ti na poblañs, ur gleuzeur-straed hag un enaouer-kleuzeurioù. Koulskoude e soñje :

— Marteze a-walc'h eo diskiant an den-se. Nebeutoc'h eget ar roue, an den fougeüs, an nevidour hag al lonker evelkent. E labour da vihanañ en deus ur ster. Pa enaou e gleuzeur ez eo evel pa lakfe da ziwanañ ur steredenn ouzhpenn,

pe ur vleuniern. Pa lazh e glenzeur, e lak ar vleuniern pe ar steredenn da gousket. Ur gefridi vrav eo. Ha talvoudus eo e gwirionez, peogwir eo brav.

Pa zouaras war ar blanedenn e saludas doujus an enaouer-kleuzeurioù :

— Demat. Perak emaout o paouez lazhañ da gleuzeur ?

— An urzhioù eo, a respontas an enaouer. Demat.

— Petra eo an urzhioù ?

— Lazhañ va c'hleuzeur. Noz vat.

Hag ez enaouas anezhi adarre.

— Perak emaout o paouez he enaouiñ adarre ?

— An urzhioù eo, a respontas an enaouer.

— Ne gomprenan ket, a lavaras ar priñs bihan.

— N'eus netra da gompren. An urzhioù zo an urzhioù. Demat.

Hag e lazhas e gleuzeur.

Hag e sec'has e dal gant ur frilien karrezennoù ruz.

— Ur vicher spontus a ran. Gwechall e oa dereat. Diouzh ar beure e lazhen va c'hleuzeur, diouzh an noz ez enaouen anezhi. Ar peurrest eus an devezh a 'm boa da ziskuizhañ, hag ar peurrest eus an nozvezh da gousket...

— Hag abaoe ar mare-se eo kemmet an urzhioù ?

— An urzhioù n'int ket kemmet. Hag aze emañ an dalc'h ! Ar blanedenn, a vloaz da vloaz, a droas buan-ouzh-buan, ha n'eo ket bet kemmet an urzhioù !

— Neuze ? eme ar priñs bihan.

— Neuze bremañ ma ra un dro bep munutenn, ne 'm eus ket un eilenn da ziskuizhañ. Enaouiñ ha lazhañ a ran ur wech bep munutenn !

— Se zo fentus ! An devezhioù du-se a bad ur vunutenn !



Ur vicher spontus a ran

— N'eo ket fentus tamm ebet, eme an enaouer. Setu ur miz m'emaomp o tivizout.

— Ur miz ?

— Ya. Tregont munutenn. Tregont deiz ! Noz vat.

Hag ez enaouas adarre e gleuzeur.

Ar priñs bihan a selle outañ, hag e plije dezhañ an enaouer-se a oa ken feal d'an urzhioù. Soñj en devoe eus ar c'huzh-heol a yae da gerc'hat e-unan gwechall, o sachañ war e gador. Klask a reas skoazellañ e geneil :

— Te 'oar... anaout a ran un doare da ziskuizhañ pa fello dit...

— Me 'fell din atav, eme an enaouer.

Rak gallout a reer bezañ war un dro feal ha lezirek.

Ar priñs bihan a gendalc'has :

— Ken bihan eo da blanedenn ma c'haller ober he zro e tri c'hammed. Ne 'c'h eus nemet bale goustadik a-walc'h da chom atav en heol. Pa fello dit diskuizhañ e valei... hag an deiz a bado kement ha ma fello dit.

— N'on ket avañsetoc'h, eme an enaouer. Pezh a blij din er vuhez eo kousket.

— Ne 'c'h eus ket a chañs, eme ar priñs bihan.

— Ne 'm eus ket a chañs, eme an enaouer. Demat.

Hag e lazhas e gleuzeur.

Hennezh, a soñjas ar priñs bihan tra ma kendalc'he e veaj, hennezh a vefe dismegañset gant an holl re all, gant ar roue, gant an den fougeüs, gant al lonker, gant an nevidour. Koulskoude eo an hini nemetañ na hañval ket din bezañ lu. Marteze peogwir e ra war-dro traoù estregetañ e-unan.

Huanadiñ a reas gant ar c'heuz hag e soñjas c'hoazh :

— Hennezh zo an hini nemetañ a 'm bije gallet ober anezhañ va mignon. Met re vihan eo e blanedenn e gwirionez. N'eus ket plas da zaou...

Pezh na grede ket ar priñs bihan anzav outañ e-unan, eo en doa keuz d'ar blanedenn venniget-se dreist-holl en abeg d'ar mil pevar c'hant pergont kuzh-heol bep ugent peder eurvezh !

## XV

Ar c'hwec'hvet planedenn a oa ur blanedenn dek gwech ec'honoc'h. Annezet e oa gant un Aotrou kozh a skrive levrioù divent.

— Sell ! setu un ergerzhour, a lavaras pa spurmantas ar priñs bihan.

Ar priñs bihan a azezas war an daol hag a dennas e anal ur pennad. Beajet en doa kement endeo !

— Eus pelec'h e teuez ? a lavaras dezhañ an Aotrou kozh.

— Petra eo al levr tev-se ? a lavaras ar priñs bihan. Petra a rit amañ ?

— Douaroniour on, eme an Aotrou kozh.

— Petra eo un douaroniour ?

— Ur gouizieg a oar pelec'h emañ ar morioù, ar stêrioù, ar menezioù, ar c'hêrioù bras hag ar gouelec'hioù.

— Deurus-kenan eo, a lavaras ar priñs bihan. Se zo en



diwezh ur vicher wirion! Hag e reas ur sell en-dro dezhañ war blanedenn an douaroniour. Biskoazh n'en doa gwelet ur blanedenn ken meurdezus.

— Pegen brav eo, ho planedenn. Hag ez eus morioù bras ?

— Ne c'hallan ket gouzout, eme an douaroniour.

— A! (dipitet e oa ar priñs bihan). Ha menezioù ?

— Ne c'hallan ket gouzout, eme an douaroniour.

— Ha kêrioù, ha stêrioù, ha gouelec'hioù ?

— Ne c'hallan ket gouzout kennebeut, eme an douaroniour.

— Met douaroniour oc'h!

— Gwir eo, eme an douaroniour, met n'on ket ergerzhour. An ergerzhourion a ra diouer din a-grenn. N'eo ket an douaroniour a gont ar c'hêrioù, ar stêrioù, ar menezioù, ar

morioù hag ar gouelec'hioù. An douaroniour zo un den re bouezus evit chom da yariñ. Ne guita ket e vurev. Nemet e tegemer ennañ an ergerzhourion. O goulennata a ra, notenniñ a ra o eñvorennoù. Ha mar hañval eñvorennoù unan anezho bezañ deurus, e lak ober un enklask war zivezegezh an ergerzhour.

— Perak ?

— Un ergerzhour a gontfe gevier a zegasfe luziadelloù el levrioù douaroniezh. Hag ivez un ergerzhour a evfe re.

— Perak ? eme ar priñs bihan.

— Ar vezvierion a zaouwel an traoù. Neuze e notennfe an douaroniour daou venez el lec'h ma n'eus nemet unan.

— Anaout a ran un den a vefe un ergerzhour fall, eme ar priñs bihan.

— A c'hell bezañ. Neuze, pa hañval divezegezh un ergerzhour bezañ dereat, e reer un enklask a-zivout e gavadenn.

— Mont a reer da welout ?

— Nann. Re luziet eo. Met goulenn a reer groñs digant an ergerzhour reiñ prouennoù. Mar bez anv da skouer eus ur menez bras, e c'houlenner digantañ degas mein bras.

A-greiz-holl e fromas an douaroniour.

— Te, eus pell e teuez ! Te zo ergerzhour ! Te zo o vont da zeskrivañ din da blanedenn !

An douaroniour a zigoras e levr, a lemmas e greion. Notenniñ a reer danevelloù an ergerzhourion gant ur c'hreion da gentañ. Gortoz a reer, a-raok notenniñ gant liv, en defe an ergerzhour pourchaset prouennoù.

— Ha neuze ? a c'houlennas an douaroniour.

— O ! du-mañ, eme ar priñs bihan, n'eo ket deuruskenan, bihan-tout eo. Tri menez-tan a 'm eus. Daou venez-tan bev, hag ur menez-tan marv. Met ne ouzer morse.

— Ne ouzer morse, eme an douaroniour.

— Ur vleunienn 'm eus ivez.

— Ne notennomp ket ar bleunioù, eme an douaroniour.

— Perak ! Ar pep bravañ eo !

— Peogwir eo berrbad ar bleunioù.

— Petra 'dalvez : "berrbad" ?

— Al levrioù douaroniezh, eme an douaroniour, zo al levrioù priziusañ-holl. N'int morse dic'hizet. Rouez-tre eo e kemmfe lec'h ur menez. Rouez-tre ez afe ur meurvor da hesk. Skrivañ a reomp traoù peurbad.

— Met ar menezioù-tan marv a c'hell dihuniñ, a droc'has ar priñs bihan. Petra 'dalvez "berrbad" ?

— E vefe ar menezioù-tan marv pe dihun, heñvel eo evidomp-ni, eme an douaroniour. Pezh a gont evidomp eo ar menez. Ne gemm ket.

— Met petra 'dalvez "berrbad" ? a lavaras en-dro ar priñs bihan, n'en doa morse en e vuhez dilezet ur goulenn ur wech graet.

— Talvezout a ra "a zo en arvar da vezañ diskaret a-barzh pell".

— Va bleunienn zo en arvar da vezañ diskaret a-barzh pell ?

— Evel just.

"Va bleunienn zo berrbad, a soñje ar priñs bihan, ha n'he deus nemet pevar draen evit en em zifenn ouzh ar bed ! Hag he lezet 'm eus he-unan e 'm zi."

Evit ar wech kentañ en devoe keuz. Met kalon a gemeras en-dro :

— Petra a 'm aliit da weladenniñ ? a c'houlennas.

— Ar blanedenn Douar, a respontas an douaroniour. Brud vat he deus...

Ar priñs bihan a yeas kuit en ur soñjal en e vleunienn.



## XVI

Ar seizhvet planedenn a voe enta an Douar.

An Douar n'eo ket forzh pe blanedenn! Kontañ a reer warni kant unnek roue (hep disoñjal, evel just, ar rouaned vorian), seizh kant mil douaroniour, nav c'hant mil nevidour, seizh milion hanter a lonkerion, tri c'hant unnek milion a dud fougeüs, eleze war-dro daou vil milion a dud vras.

Evit reiñ deoc'h ur mennoz eus mentoù an Douar e lavarfen e oa ret, a-raok ijinadenn an tredan, bevañ, war ar c'hwec'h kevandir, un armead a bevar c'hant c'hwegont daou vil pemp kant unnek enaouer-kleuzeurioù.

Gwelet a-bell, e oa dreist. Ergerzhadegoù an armead-se a oa reoliet evel ur gorolladeg c'hoarigan. Da gentañ e oa tro enaouerion-gleuzeurioù Zeland-Nevez hag Aostralia. Hag ar re-se, enaouet ganto o c'hleuzeurioù, a yae da gousket. Neuze e teue er gorolladeg enaouerion-gleuzeurioù Sina ha Siberia. Hag int ivez a yae diwar al leurenn. Neuze e teue tro enaouerion-gleuzeurioù Rusia hag Indez. Ha re Afrika hag Europa. Ha re Amerika ar Su. Ha re Amerika an Norz. Ha morse ne fazient war an urzh da zerc'hel evit mont war al leurenn. Meurdezus e oa.

Ne oa nemet enaouer ar gleuzeur nemeti eus penn-ahel an norz, hag e genvreur eus kleuzeur nemeti penn-ahel ar su a rene ur vuhez a leziregezh hag a landreantiz : ne labourent nemet div wech ar bloaz.

## XVII

Pa glask unan c'hoari e baotr fin, eo degaset da gontañ un tammig gevier. N'on ket bet onest-tre o komz deoc'h eus an enaouerion-gleuzeurioù. En arvar ez on da reiñ d'ar re na anavezont ket hon planedenn ur mennoz faos anezhi. An dud a zalc'h nebeut-tre a lec'h war an douar. Mar befent en o sav hag un tammig stardet, evel en un emvod da skouer, an daou vil milion a annezidi a bobl an douar a vefe lojet aes war ul leurgêr ugent mill hed war ugent mill led. Tu a vefe da verniañ an denelezh war an enezenn vihanañ eus ar Meurvor Habask.

An dud vras, evel just, ne gredint ket ac'hanoc'h. Ijinañ a reont e talc'hont kalz lec'h. En em welout a reont ken postek ha gwez-baobab. Roit dezho an ali da jediñ. Sot int gant ar sifroù : plijout a ray dezho. Met na gollit ket hoc'h amzer gant ar binijenn-se. Fiziañs hoc'h eus ennon.

Ar priñs bihan, ur wech war an Douar, a voe souezhet-bras pa na wele den. Aon en doa endeo a vezañ faziet, pa fiñvas en traezh ur wialenn liv al loar.

— Noz vat, eme ar priñs bihan bepred.

— Noz vat, eme an naer.

— War be blanedenn on kouezhet ? a c'houlennas ar priñs bihan.

— War an Douar, en Afrika, a respontas an naer.

— A!... Ha n'eus den war an Douar ?

— Ar gouelec'h eo amañ. N'eus den er gouelec'h. An Douar zo bras, eme an naer.

Ar priñs bihan a azezas war ur maen hag a savas e zaoulagad war-du an oabl :

— En em c'houlenn a ran ha sklerijennet eo ar stered evit ma c'hallfe pep den adkavout e hini un deiz. Sell ouzh va flanedenn. Dres a-us dimp emañ... Met pegen pell!

— Brav eo, eme an naer. Petra 'teuez d'ober amañ ?

— Diaesterioù 'm eus bet gant ur vleunienn, eme ar priñs bihan.

— A! eme an naer.

Hag e tavjont.

— Pelec'h emañ an dud ? a c'houlennas ar priñs bihan en diwezh. Un tammig digenvez e vezer er gouelec'h...

— Digenvez e vezer e-touez an dud ivez, eme an naer.

Ar priñs bihan a sellas pell outi :

— Ul loen iskis out-te, emezañ en diwezh, moan evel ur biz...

— Met galloudusoc'h on eget biz ur roue, eme an naer.

Ar priñs bihan a vousc'hoarzhas :

— N'out ket gwall c'halloudus... ne 'c'h eus ket pavioù zoken... ne c'hellez ket beajiñ zoken...

— Gallout a ran da gas pelloc'h eget ul lestr, eme an naer.

Hag en em rodellas en-dro da ufern ar priñs bihan, evel un dro-vrec'h aour :

— An hini a dizhan a zaskoran d'an douar a-lec'h m'eo deuet. Met glan ez out hag e teuez eus ur steredenn...

Ar priñs bihan ne respontas netra.



— Ul loen iskis out-te, emezañ en diwezh, moan evel ur biz...

— Truez ’m eus ouzhit, ken gwan, war an Douar dir-mañ. Gallout a ran da skoazellañ, un deiz, mar keuziez re da ’z planedenn. Gallout a ran...

— O ! Komprenet ’m eus ervat, eme ar priñs bihan, met perak e komzez atav dre zivinadelloù ?

— O diskoulmañ a ran holl, eme an naer.

Hag e tavjont.

## XVIII

Ar priñs bihan a dreuzas ar gouelec’h ha ne gavas nemet ur vleunienn. Ur vleunienn teir dilenn, ur vleunienn a netra...

— Demat, eme ar priñs bihan.

— Demat, eme ar vleunienn.

— Pelec’h emañ an dud ? a c’houlennas seven ar priñs bihan.

Ar vleunienn he doa un deiz gwelet ur garavanenn o tremen :

— An dud ? Bez’ ez eus c’hwec’h pe seizh anezho, a gav din. O spurmantet ’m eus bloavezhioù ’zo. Met ne ouzer morse pelec’h o c’havout. Kaset int gant an avel. Gwrizioù a ra diouer dezho, kasaus-tre eo evito.

— Kenavo, eme ar priñs bihan.

— Kenavo, eme ar vleunienn.

# XIX

Ar priñs bihan a yeas war grec'h ur menez uhel. Ar menezioù nemeto en doa biskoazh anavezet a oa tri menez-tan ken uhel hag e zaoulin. Ar menez-tan marv a dalveze dezhañ da skaoñ. "Eus ur menez ken uhel ha hemañ, a soñje, e welin en un taol ar blanedenn a-bezh hag an holl dud..." Met ne welas netra, netra nemet pikernoù lemmet mat.

— Demat, a lavaras bepred.

— Demat... demat... demat... a respontas an heklev.

— Piv oc'h ? eme ar priñs bihan.

— Piv oc'h... piv oc'h... piv oc'h... a respontas an heklev.

— Bezit mignoned din, va-unan emaon, emezañ.

— Va-unan emaon... va-unan emaon... va-unan emaon... a respontas an heklev.



Pebezh planedenn iskis! a soñjas neuze. Holl sec'h, holl vegek ha holl sall eo. Hag an dud n'o deus ket a ijin. Adlavarout a reont pezh a lavarer dezho... Du-mañ e 'm boa ur vleunienn : hi a gomze atav an hini gentañ...

# XX

C'hoarvezout a reas d'ar priñs, goude bezañ kerzhet pell a-dreuz d'an traezh, d'ar reier ha d'an erc'hegi, kavout en diwezh un hent. Hag an holl hentoù a gas da vro an dud.

— Demat, emezañ.

Ul liorzh leun a roz e oa.

— Demat, a lavaras ar roz.

Ar priñs bihan a sellas auto. Tennañ a raent holl d'e vleunienn.

— Piv oc'h ? a c'houlennas outo, sebezet.

— Roz omp, a lavaras ar roz.

— A! eme ar priñs bihan.

Gwalleürus-tre en em sante. E vleunienn he doa kontet dezhañ ne oa nemeti eus he gouenn er bed a-bezh. Ha setu ma oant pemp mil, holl heñvel en hevelep liorzh!

" Gwall feuket e vije, a soñje, mar gwelje an dra-se... pasaat a raje, ur spont, hag e raje van da vervel, evit na vezañ lu. Ha rediet mat e vijen da ober van d'he frederiañ, anez en em laoskje da vervel e gwirionez, evit va mezhekaat me ivez... "



Ar blanedenn-mañ zo holl sec'h, holl vegek ha holl sall.



Hag e soñjas c'hoazh : "Krediñ a raen kaout ur vleuniennn dieil, ha ne 'm eus nemet ur rozenn voutin. Gant se ha va zri menez-tan ken uhel ha va daoulin, unan anezho marv da viken marteze, n'on ket e gwir ur priñs bihan gwall c'halloudus..."

Ha, gourvezet er geot, e leñvas.

## XXI

D'ar mare-se eo e tegouezhas al louarn :

— Demat, eme al louarn.

— Demat, a respontas seven ar priñs bihan, a droas met na welas netra.

— Amañ emaon, eme ar vouezh, dindan ar wezenn-avaloù...

— Piv out-te ? eme ar priñs bihan. Te zo koant...

— Ul louarn on-me, eme al louarn.

— Deus da c'hoari ganin, a ginnigas ar priñs bihan. Ken trist ez on...

— Ne c'hallan ket c'hoari ganit, eme al louarn. N'on ket doñvaet.

— A! digarez, eme ar priñs bihan.

Met goude bezañ prederiet ez ouzhpennas :

— Petra 'dalvez "doñvaat" ?

— N'out ket eus ar vro, eme al louarn, petra 'glaskez ?

— Klask a ran an dud, eme ar priñs bihan. Petra 'dalvez "doñvaat"?

— An dud, eme al louarn, o deus fuzuilhoù ha hemolc'hiñ a reont. Kasaüs eo ! Magañ a reont yer ivez. An deur nemetañ a gavan ganto. Klask a rez yer ?



— Nann, eme ar priñs bihan. Klask a ran mignoned. Petra 'dalvez "doñvaat" ?

— Un dra disoñjet eo, eme al louarn. Talvezout a ra "krouiñ liammoù"...

— Krouiñ liammoù ?

— Evel just, eme al louarn. Evidon n'out c'hoazh nemet ur paotr bihan heñvel ouzh kant mil paotr bihan. Ha ne 'm eus ket ezhomm ac'hanout. Ha ne 'c'h eus ket ezhomm ac'hanon kennebeut. N'on evidout nemet ul louarn heñvel ouzh kant mil louarn. Met mar doñvaez ac'hanon, hor bo ezhomm an eil eus egile. Evidon e vi dieil er bed. Evidout e vin dieil er bed...

— Me gav din on krog da gompren, eme ar priñs bihan. Bez' ez eus ur vleunienn... me gav din he deus va doñvaet...

— A c'hell bezañ, eme al louarn, a bep seurt a weler war an Douar...

— O ! n'eo ket war an Douar, eme ar priñs bihan.

Al louarn a hañvalas bezañ souezhet-tre :

— War ur blanedenn all ?

— Ya.

— Hemolc'herion 'zo, war ar blanedenn-se ?

— Nann.

— Deurus eo ! Ha yer ?

— Nann.

— N'eus netra disi, a huanadas al louarn.

Met al louarn a zistroas d'e soñj :

— Unton eo va buhez. Hemolc'hiñ a ran ar yer, an dud a 'm hemolc'h. An holl yer zo heñvel, an holl dud zo heñvel. Neuze ez enoean un tammig. Met mar doñvaez ac'hanon, e vo

va vuhez evel sklerijennet. Anaout a rin un trouz kammedoù a vo disheñvel diouzh an holl re all. An holl re all a 'm lak da dec'hout dindan an douar. Da hini a 'm galvo er-maez eus va faou, evel ur sonerezh. Ha sell! Gwelout a rez, du-hont, an edeier? Ne zebran ket bara. An ed zo didalvoud din. An edeier ne zegasont netra da soñj din. Ha trist eo! Met da vlev zo liv an aour. Neuze e vo dispar pa 'z po va doñvaet! An ed, a zo alaouret, a zegaso din soñj ac'hanout. Hag e karin trouz an avel en ed...

Al louarn a davas hag a sellas pell ouzh ar priñs bihan :

— Mar plij,... doñva ac'hanon, emezañ !

— A-du on, a respontas ar priñs bihan, met ne 'm eus ket kalz amzer. Mignoned a 'm eus da gavout ha kalz traoù da anavezout.

— Ne anavezer nemet an traoù a zoñvaer, eme al louarn. An dud kennebeut n'o deus mui amzer da anavezout netra. Prenañ a reont traoù graet ha tout e ti ar varc'hadourion. Met o vezañ ma n'eus ket marc'hadourion mignoned, an dud n'o deus ket mui mignoned. Mar fell dit ur mignon, doñva ac'hanon!

— Petra zo ret ober? eme ar priñs bihan.

— Ret eo kaout kalz pasianted, a respontas al louarn. Azezañ a ri da gentañ un tammig pell diouzhin, evel-se, er geot. Sellout a rin ouzhit a-gorn ha ne lavari netra. Al lavar zo andon a dreuzkomprenadurioù. Met, bemdez, e c'helli azezañ un tammig tostoc'h...

Antronoz e teuas ar priñs bihan.

— Gwelloc'h e vije bet dont d'an hevelep eur, eme al louarn. Mar deuez, da skouer, da beder eur endervezh, adalek teir eur e krogin da vezañ eürus. Dre ma tremeno an eur en em

santin eürusoc'h. Da beder eur, endeo, ne vin ket sioul hag en em chalin ; dizoleiñ a rin priz an eurvad. Met mar deuez forzh pegoulz, ne ouezin morse da bet eur fichañ va c'halon... Ret eo kaout lidoù.

— Petra eo ul lid ? eme ar priñs bihan.

— Un dra disoñjet eo ivez, eme al louarn. Pezh a ra un deiz disheñvel diouzh an deizioù all eo, un eur diouzh an eurioù all. Ul lid ez eus da skouer e-touez an hemolc'herion. D'ar yaou e tañsont gant merc'hed ar gêriadenn. Neuze eo ar yaou un deiz burzhudus ! Mont a ran da vale betek ar winienn. Mar dañsje an hemolc'herion forzh pegoulz, an holl zeizioù a vije heñvel, ha ne 'm bije ket ehanoù.

Ar priñs bihan a zoñvaas al louarn en doare-se. Pa voe tost an eur da gimiadiñ :

— A ! eme al louarn... leñvañ a rin.

— Da fazi eo, eme ar priñs bihan, ne heten ket droug dit, met te zo fellet dit bezañ doñvaet...

— Evel just, eme al louarn.

— Met, te zo o vont da leñvañ ! eme ar priñs bihan.

— Evel just, eme al louarn.

— Neuze ne c'hounezez ket !

— Gounit a ran, eme al louarn, en abeg da liv an ed.

Hag ez ouzhpennas :

— Kae en-dro da welout ar roz. Kompren a ri ez eo da hini dieil. Dont a ri





— Mar deuez, da skouer, da beder eur endervezh, adalek teir eur e krogin da vezañ eürus.

da lavarout din kenavo, hag e profin dit ur c'hevrin.

Ar priñs bihan a yeas en-dro da welout ar roz.

— N'oc'h ket tamm ebet heñvel ouzh va rozenn, n'oc'h netra c'hoazh, emezañ. Den n'en deus doñvaet ac'hanoc'h c'hoazh, ha n'hoc'h eus doñvaet den. C'hwi zo evel ma oa va louarn. Ne oa anezhañ nemet ul louarn heñvel ouzh kant mil louarn all. Met graet 'm eus anezhañ va mignon, ha bremañ eo dieil.

Hag ar roz a oa gwall ziaezet.

— Brav oc'h, met goullo, emezañ dezho c'hoazh. Ne c'haller ket mervel evidoc'h. Evel just, va rozenn-me, un tremeniad boutin a gredfe e tenn deoc'h. Met hi he-unan zo pouezusoc'h egedoc'h holl, peogwir eo dezhi 'm eus roet dour. Peogwir eo hi a 'm eus lakaet dindan ur voullenn. Peogwir eo hi a 'm eus goudoret gant un andorenn. Peogwir eo hi a 'm eus lazhet he biskoulenned (nemet div pe teir, evit ar balafenned). Peogwir eo hi a 'm eus selaouet o klemm, o fougasiñ, pe a-wechoù zoken o tevel. Peogwir eo va rozenn.

Distreiñ a reas davet al louarn :

— Kenavo, emezañ...

— Kenavo, eme al louarn. Setu va c'hevrin. Eeun-tre eo : ne weler mat nemet gant ar galon. Ar pep pouezusañ zo diwel d'an daoulagad.

— Ar pep pouezusañ zo diwel d'an daoulagad, eme ar priñs bihan, evit derc'hel soñj.

— An amzer a 'c'h eus kollet gant da rozenn eo a lak da rozenn da vezañ ken prizius.

— An amzer a 'm eus kollet gant va rozenn... eme ar priñs bihan evit derc'hel soñj.



Ha, gourvezet er geot, e leñvas.

— An dud o deus disoñjet ar wirionez-se, eme al louarn. Met ne zleez ket disoñjal. Dont a rez da vezañ atebek war ar pezh a 'c'h eus doñvaet. Te zo atebek war da rozenn.

— Me zo atebek war va rozenn... a lavaras ar priñs bihan evit derc'hel soñj.

## XXII

— Demat, eme ar priñs bihan.

— Demat, eme an heñcher.

— Petra a rez amañ ? eme ar priñs bihan.

— Rannañ a ran ar veajourion, dre bakadoù mil, eme an heñcher. Kas a ran an trenioù o dezoug, a-wechoù a-zehou, a-wechoù a-gleiz.

Hag un tren herrek, sklerijennet-holl, o voudal evel ar c'hurun, a lakaas da grenañ al log heñchañ.

— Nag a vall warno, eme ar priñs bihan. Petra a glaskont ?

— Paotr ar stlejerez ne oar ket e-unan, eme an heñcher.

Ha boudal a reas, en tu all, un eil tren herrek sklerijennet-holl.

— Distreiñ a reont ken buan ? a c'houlennas ar priñs bihan.

— N'eo ket an hevelep re, eme an heñcher. Un eskemm eo.

— Ne oant ket laouen el lec'h ma oant ?

— Morse ne vezer laouen el lec'h m'emeur, eme an heñcher.

Ha boudal a reas kurun un trede tren herrek sklerijennet-holl.

— Redek a reont war-lerc'h ar veajourion gentañ ? a c'houlennas ar priñs bihan.

— Ne redont war-lerc'h netra, eme an heñcher. Kousket a reont, e-barzh, pe e vazailhont. Ar vugale hepken a blad o fri ouzh ar gwerennoù.

— Ar vugale hepken a oar petra a glaskont, eme ar priñs bihan. Koll a reont amzer gant ur verc'hodenn e truilhoù, hag e teu da vezañ pouezus-tre, ha mar tenner anezhi diganto, e leñvont...

— Chañs o deus, eme an heñcher.

## XXIII

— Demat, eme ar priñs bihan.

— Demat, eme ar marc'hadour.

Ur marc'hadour pilulennoù arwellaet ouzh ar sec'hed e oa.



Lonkañ a reer unan ar sizhun, ha n'eus ket ezhomm evañ ken.

— Perak e werzhez an dra-se ? eme ar priñs bihan.

— Arboellañ a reer ur bern amzer, eme ar marc'hadour. An arbennigourion o deus jedet. Arboellañ a reer pemont teir munutenn ar sizhun.

— Ha petra a reer eus ar pemont teir munutenn-se ?

— Pezh a garer...

" Me, a soñjas ar priñs bihan, mar 'm befe pemont teir munutenn da zispign, e valefen goustadik war-du ur stivell... "

## XXIV

Eizh deiz oa ma oan sac'het er gouelec'h, hag e 'm boa selaouet istor ar marc'hadour en ur evañ va banne dour diwezhañ :

— A! a lavaris d'ar priñs bihan, brav-tre eo da eñvorennoù, met ne 'm eus ket c'hoazh ratreet va c'harr-nij, ne 'm eus mui netra da evañ, hag e vefen laouen, me ivez, mar gallfen bale goustadik war-du ur stivell !

— Va mignon al louarn a lavaras din...

— Va boulomig, n'eus ket anv eus al louarn !

— Perak ?

— Peogwir emaomp o vont da vervel gant ar sec'hed...

Ne gomprenas ket va foellata, hag e respontas :

— Mat eo bezañ bet ur mignon, zoken p'emeur o vont da vervel. Laouen on-me o vezañ bet ul louarn da vignon...

Ne wel ket an dañjer, a soñjis. N'en deus morse naon na sec'hed. Un tammig heol zo a-walc'h dezhañ...

Met sellout a reas ouzhin hag e respontas da 'm soñj :

— Sec'hed 'm eus, ivez... klaskomp ur puñs...

Ur jestr a skuizhnez a ris : diboell eo klask ur puñs, evel-se, er gouelec'h divent. Koulskoude ez ejomp.

Bale a rejomp eurvezhioù, didrouz ; an noz a zeuas, ar stered a grogas da lugerniñ. O gwelout a raen evel en un hunvre, rak un tammig terzhienn a 'm boa, en abeg d'ar sec'hed. Gerioù ar priñs bihan a zañse e 'm eñvor :

— Neuze e 'c'h eus sec'hed, te ivez ?

Ne respontas ket da 'm goulenn. Lavarout a reas din hepken :

— An dour a c'hell bezañ mat ivez d'ar galon...

Ne gomprenis ket e respont, met tevel a ris... Gouzout a raen e oa arabat ober goulennoù outañ.

Skuizh e oa. Azezañ a reas. Azezañ a ris en e gichen. Ha, goude ur pennad didrouz, e lavaras c'hoazh :

— Ar stered zo brav en abeg d'ur vleunienn na weler ket...

Respont a ris "evel just" hag e sellis, hep komz, ouzh plegoù an traezh dindan al loar.

— Ar gouelec'h zo brav, a ouzhpennas...

Ha gwir e oa. Ar gouelec'h en deus plijet din a-viskoazh. Azezañ a reer war un erin. Ne weler netra. Ne glever netra. Ha koulskoude ez eus un dra bennak o skediñ, didrouz...

— Pezh a vrava ar gouelec'h, eme ar priñs bihan, eo ez eus ur puñs, tu bennak...

Souezhet e voen o kompren a-greiz-holl sked kevrinus an traezh. Pa oan paotr bihan e oan o chom en un ti kozh, ha hervez ar vojenn e oa un teñzor kuzhet ennañ. Evel just, den n'en deus morse gouezet e zizoleiñ, na zoken n'en deus morse e glasket marteze. Met boemañ a rae an ti a-bezh. Va zi a guzhe ur c'hevrin e don e galon...

— Ya, emezon d'ar priñs bihan, pa vefe un ti, ar stered pe ar gouelec'h, pezh a ra o c'hened zo diwel!

— Laouen on, emezañ, e vefes a-du gant va louarn.

Ar priñs bihan a gouske. E gemer a ris etre va divvrec'h, hag e kendalc'his gant va hent. Fromet oan. Hañvalout a rae din e tougen un teñzor bresk. Hañvalout a rae din zoken ne oa netra breskoc'h war an Douar. Sellout a raen, e sklerijenn al loar, ouzh an tal disliv-se, an daoulagad kloz, ar c'hizennoù blev o krenañ en avel, hag e soñjen : “ Pezh a welan aze n'eo nemet ar rusk. Ar pep pouezusañ zo diwel... ”

Un hanter vousc'hoarzh a groge war e vuzelloù ; soñjal a ris c'hoazh : “ Pezh a from ac'hanon kement er priñs bihanmañ, eo e fealded d'ur vleunienn, skeudenn ur rozenn a sked ennañ evel flammenn ur gleuzeur, zoken pa gousk... ” Hag e tivinis e oa breskoc'h c'hoazh. Ret mat eo gwareziñ ar c'hleuzeurioù : ur barrad avel a c'hell o lazhañ...

Hag, en ur vale en doare-se, e tizolois ar puñs, da darzh-an-deiz.



C'hoarzhin a reas, touch ar gordenn ha poleat.

XXV

— An dud, a lavaras ar priñs bihan, en em dolp e treinioù herrek, met ne ouzont ket mui petra a glaskont. Neuze e tifretont hag e troont...

Hag ez ouzhpennas :

— Ne dalv ket ar boan...

Ar puñs hor boa kavet ne denne ket da buñsoù ar Sahara. Puñsoù ar Sahara zo toulloù en traezh, netra ken. Hennezh a denne da buñs ur gêriadenn. Met ne oa kêriadenn ebet, hag e krede din hunvreal.

— Iskis eo, a lavaris d'ar priñs bihan, pep tra zo prest : ar pole, ar sailh, ar gordenn...

C'hoarzhin a reas, touch ar gordenn ha poleat. Hag ar pole a glemmas evel ma klemm ur wiblenn gozh pa 'z eo bet an avel kousket pell amzer.

— Klevout a rez, eme ar priñs bihan, dihuniñ a reomp ar puñs-se, hag e kan...

Ne felle ket din e rafe ur striv :

— Lez ac'hanon, emezon, re bonner eo evidout.

Sevel a ris gorrek ar sailh betek ar vardell. He staliañ a ris en he flom. E 'm divskouarn e pade c'hoazh kan ar pole, hag en dour a grene c'hoazh, e welen an heol o krenañ.

— Sec'hed a 'm eus d'an dour-se, eme ar priñs bihan, ro din da evañ...

Hag e komprenis petra en doa klasket !

Sevel a ris ar sailh betek e vuzelloù. Evañ a reas, serr e zaoulagad. C'hwek e oa, evel ur gouel. An dour-se oa kalz muioc'h eget boued. Ganet e oa eus hon bale dindan ar stered, eus kan ar pole, eus striv va divvrec'h. Mat e oa d'ar galon, evel ur prof. Pa oan paotr bihan, sklerijenn ar wezenn Nedeleg, sonerezh oferenn ar pellgent, c'hwekter ar mousc'hoarzhoù, a rae sked ar prof Nedeleg a zegemeren.

— Tud da vro, eme ar priñs bihan, a c'hounez pemp mil rozenn en hevelep liorzh, ha ne gavont ket pezh a glaskont.

— Ne gavont ket, a respontis...

— Ha koulskoude e c'hallfe pezh a glaskont bezañ kavet en ur rozenn hepken pe ur banne dour.

— Evel just, a respontis.

Hag ar priñs bihan a ouzhpennas :

— Met an daoulagad zo dall. Ret eo klask gant ar galon.

Evet 'm boa. Analat mat a raen. An traezh, da darzh-an-deiz, oa liv ar mel. Eürus e oan ivez gant al liv mel-se. Ha perak e 'm boa poan ?...

— Ret eo dit derc'hel da 'z promesa, a lavaras ar priñs bihan, a oa adarre azezet e 'm c'hichen.

— Pe bromesa ?

— Te 'oar... ar vinwal evit va dañvad... atebek on war ar vleunienn-se !

— Tennañ a ris va brasskeudennoù eus va godell. Ar priñs bihan o gwelas hag a lavaras en ur c'hoarzhin :

— Da wez-baobab zo heñvel ouzh kaol...

— O !

Kement a lorc'h a oa ennon en abeg d'ar gwez-baobab !

— Da louarn... e zivskouarn zo un tammig heñvel ouzh kerniel... ha re hir int !

Hag e c'hoarzhas adarre.

— Direizh out, boulomig, ne ouien tresañ netra nemet naered-ejen serr ha naered-ejen digor.

— O ! mat an traoù, emezañ, ar vugale a oar.

Damdresañ a ris ur vinwal enta. Bihanaat a reas va c'halon pa he rois dezhañ :

— Un mennoz a 'c'h eus na anavezan ket...

Met ne respontas ket. Lavarout a reas :

— Te oar, kouezhet on war an Douar... warc'hoazh e vo an deiz-ha-bloaz...

Ha goude ur pennad didrouz e lavaras c'hoazh :

— Kouezhet on tost-tre ac'han...

Hag e ruzias.

Hag adarre, hep gouzout perak, e santis ur boan iskis. Koulskoude e teuas da 'm spered goulenn :

— N'eo ket dre zegouezh neuze e oas o vale evel-se, da-unan, mil mill a bep douar annezet, ar beure ma 'm eus da anavezet, eizh deiz zo ! Distreiñ a raes d'al lec'h m'emaout kouezhet.

Ar priñs bihan a ruzias adarre.

Ouzhpennañ a ris, diasur :

— En abeg d'an deiz-ha-bloaz, marteze ?...

Ar priñs bihan a ruzias a-nevez. Ne responte morse d'ar goulennoù, met pa ruzier, e talvez " ya ", n'eo ket ?

— A! emezon, aon ’m eus…

Met respont a reas :

— Rankout a rez labourat, bremañ. Rankout a rez distreiñ da ’z mekanik. Da c’hortoz a ran amañ. Deus warc’hoazh da noz…

Met ne oan ket sioul. Soñj a ’m boa eus al louarn. En arvar ez eur da leñvañ, ur wech doñvaet…

## XXVI

E-kichen ar puñs e oa dismantroù ur voger vein kozh. Pa zistrois eus va labour, an deiz war-lerc’h, d’an noz, e spurmantis a-bell va friñs bihan azezet warni, e zivesker a-ispilh. E glevout a ris o komz :

— Met ne ’c’h eus ket soñj ? a lavare. N’eo ket tre amañ !

Ur vouezh all a responte dezhañ moarvat, peogwir ez eilgerias :

— Eo! Eo! an deiz eo, met n’eo ket al lec’h…

Kenderc’hel a ris da vale war-du ar voger. Ne welen ha ne gleven atav den. Koulskoude ez eilgerias adarre ar priñs bihan :

— …Evel just. Gwelout a ri pelec’h e krog roud va c’hammedoù en traezh. Ne ’c’h eus nemet gortoz du-hont. En noz-mañ e vin eno.

Ugent metr diouzh ar voger e oan, ha ne welen atav netra.

Ar priñs bihan a lavaras c’hoazh, goude ur pennad didrouz :

— Binim mat a 'c'h eus ? Sur out ne 'm lakai ket da c'houzañv pell ?

Chom a ris a-sav, aet bihan va c'halon, met ne gomprenen ket c'hoazh.

— Kae kuit bremañ, emezañ... me fell din diskenn !

Neuze e sellis ouzh traoñ ar voger. Hag e ris ul lamm ! Aze edo, savet war-du ar priñs bihan, unan eus an naeron melen-se ho kas d'ar marv e tregont eilenn. En ur furchal e 'm godell da dennañ va fistolenn, e krogis da redek, met, gant an trouz a ris, an naer en em lezas da gouezhañ goustadik en traezh, evel ur strink dour o vervel, hag, hep re a vall, en em silas etre ar mein gant un trouzig metal.

Tizhout a ris ar voger dres e poent da zegemer e 'm divvrec'h va boulomig a briñs, gwenn evel an erc'h.

— Petra eo an istor-se ! Komz a rez gant an naeron bremañ !

Disc'hraet 'm boa e skerb aour. Glebiet e 'm boa e zaou-ividig ha roet dezhañ da evañ. Ha bremañ ne greden goulenn netra ken outañ. Sellout a reas ouzhin sirius-tre hag e taolas e zivvrec'h e 'm c'herc'henn. Santout a raen e galon o lammat evel hini ul labous o vervel, tizhet gant un tenn. Lavarout a reas din :

— Laouen on e 'z pefe kavet pezh a vanke da 'z mekanik. Gallout a ri distreiñ da 'z pro...

— Penaos e ouzout !

Dont a raen da gemenn dezhañ e oan deuet a-benn, daoust d'ar pezh a c'hortozen !

Ne respontas ket da 'm goulenn, met ouzhpennañ a reas :

— Me ivez, hiziv, a zistro...



— Kac kuit bremañ, emezañ... me fell din diskenn!

Ha, melkonius :

— Kalz pelloc'h eo... kalz diaesoc'h...

Santout a raen e c'hoarveze un dra bennak divoutin. E vriata a ris evel ur bugelig, ha padal e hañvale din e kouezhe a-bik en un islonk hep ma ven evit e zerc'hel...

E sell a oa sirius, kollet pell-tre :

— Da zañvad zo ganin. Hag ar c'hased evit an dañvad. Hag ar vinwal...

Hag e vousc'hoarzhas gant melkoni.

Gortoz a ris pell. Santout a raen e tirive tamm-ha-tamm :

— Boulomig, aon a 'c'h eus bet...

Aon en doa bet, evel just ! Met c'hoarzhin a reas goustadik :

— Aon kalz muioc'h a 'm bo en noz-mañ...

Adarre e voen sklaset gant santad an diremed. Hag e komprenis ne ven ket evit chom hep klevout ken ar c'hoarzh-se. Evidon e oa evel ur stivell er gouelec'h.

— Boulomig, me fell din da glevout o c'hoarzhin...

Met lavarout a reas din :

— En noz-mañ, e vo bloaz. Va steredenn en em gavo dres a-us d'al lec'h m'on kouezhet warlene...

— Boulomig, ur wallhunvre eo, neketa, an istor a naer, hag a emgav, hag a steredenn ?

Met ne respontas ket da 'm goulenn. Lavarout a reas :

— Pezh a zo pouezus, n'en gweler ket...

— Evel just...

— Evel evit ar vleunienn. Mar karez ur vleunienn a zo en ur steredenn, ez eo c'hwek, diouzh an noz, sellout ouzh an oabl. An holl stered zo e bleuñv.

— Evel just...

— Evel evit an dour. An hini a 'c'h eus roet din da evañ a oa evel sonerezh, en abeg d'ar pole ha d'ar gordenn... soñj a 'c'h eus... mat e oa...

— Evel just...

— Sellout a ri, diouzh an noz, ouzh ar stered. Re vihan eo, du-mañ, evit ma c'hallfen diskouez dit pelec'h emañ va hini. Gwelloc'h eo evel-se. Va steredenn a vo evidout unan eus ar stered. Neuze, an holl stered a 'z po plijadur o sellout outo... An holl vo da vignonezed. Hag ur prof a rin dit...

C'hoarzhin a reas c'hoazh :

— A! boulomig, boulomig, me 'blij din klevout ar c'hoarzh-se !

— Dres, ar prof e vo... evel evit an dour...

— Petra a fell dit lavarout ?

— An dud o deus stered n'int ket heñvel. Evit lod, a veaj, ez eo ar stered blenierion. Evit lod all, n'int nemet lutigoù. Evit lod all, a zo gouiziek, ez int kudennoù. Evit va nevidour e oant aour. Met an holl stered-se a dav. Te a 'z po stered evel n'en deus den...

— Petra 'fell dit lavarout ?

— Pa selli ouzh an oabl, diouzh an noz, peogwir e vin o chom en unan anezho, peogwir e c'hoarzhin en unan anezho, e vo neuze evidout evel pa c'hoarzhfe an holl stered. Te 'z po stered a oar c'hoarzhin !

Hag e c'hoarzhas adarre.

— Ha pa vi frealzet (frealziñ a reer atav), e vi laouen o vezañ anavezet ac'hanon. Atav e vi va mignon. C'hoant a 'z po

da c'hoarzhin ganin. Hag a-wechoù e tigori ar prenestr evel-se, evit ar blijadur... Ha da vignoned a vo gwall souezhet, pa 'z kwelint o c'hoarzhin en ur sellout ouzh an oabl. Neuze e lavari dezho : "Ya, ar stered a 'm lak atav da c'hoarzhin !" Hag e soñjint ez out trelatet. Un dro gamm a 'm bo c'hoariet dit...

Hag e c'hoarzhas adarre.

— Evel mar 'm bije roet dit, e-lec'h stered, ur bern ouroulerioù bihan a oar c'hoarzhin...

Hag e c'hoarzhas adarre. Ha neuze e teuas da vezañ sirius-tre en-dro :

— En noz-mañ... te oar... na zeu ket.

— Ne 'z lezin ket.

— Hañvalout a rin kaout poan... hañvalout a rin mervel un tammig. Evel-se emañ. Na zeu ket da welout an dra-se, ne dalv ket ar boan...

— Ne 'z lezin ket.

Met chalet e oa.

— Lavarout a ran se dit... en abeg d'an naer. Arabat eo e flemmfe ac'hanout. An naeron zo drouk. Gallout a reont flemmañ evit ar blijadur...

— Ne 'z lezin ket.

Met sioulaet e voe gant un dra bennak :

— Gwir eo n'o deus ket binim ken evit un eil flemmadenn...

En noz-se ne welis ket anezhañ o vont en hent. Tec'het e oa didrouz. Pa zeuis a-benn d'e dizhout e valee buan, sonn. Lavarout a reas hepken :

A! Te zo aze...

Hag e kemeras va dorn. Met treiñ a reas c'hoazh :

— N'eo ket mat dit bezañ deuet. Poan a 'z po. Hañvalout a rin bezañ marv ha ne vo ket gwir...

Me a dave.

— Kompren a rez. Re bell eo. Ne c'hallan ket kas ganin ar c'horf-se. Re bonner eo.

Me a dave.

— Met evel ur ruskenn gozh dilezet e vo. N'eo ket trist ar rusk kozh...

Me a dave.



Un tammig digalonekaet e voe. Met ur striv a reas c'hoazh :

— Plijus e vo, te oar. Me ivez a sello ouzh ar stered. An holl stered a vo puñsoù gant ur pole raouliet. An holl stered a skuilho din da evañ...

Me a dave.

— Ken farsus e vo! te 'z po pemp kant milion a ouroulerioù, me 'm bo pemp kant milion a stivelloù.

Hag e tavas ivez, rak leñvañ a rae.

— Aze emañ. Lez me d'ober ur c'hammed va-unan.

Azezañ a reas peogwir en doa aon.

Lavarout a reas c'hoazh :



— Te 'oar... va bleuniennn... atebek on warni! Ha ken eeunik eo! Pevar draen a netra he deus evit emziwall diouzh ar bed...

Azezañ a ris ivez peogwir ne c'hallen ket chom e 'm sav ken. Lavarout a reas :

— Setu... setu tout...

Termal a reas un tammig c'hoazh, hag e savas. Ur c'hammed a reas. Me, ne c'hallen mui fiñval.

Ne voe nemet ul luc'hedenn velen e-kichen e ufern. Chom a reas difiñv ur pennad. Ne glemmas ket. Kouezhañ a reas gorrek evel ma kouezh ur wezenn. Ne reas ket trouz zoken, en abeg d'an traezh.

## XXVII

Ha bremañ, evel just, ez eus c'hwec'h vloaz endeo. Biskoazh c'hoazh ne 'm boa kontet an istor-se. Ar geneiled o deus va gwelet zo bet laouen bras ouzh va gwelout bev. Trist e oan, met lavarout a raen : ar skuizhnez eo...

Bremañ on un tammig frealzet. Da lavarout eo... ket tre. Met gouzout a ran ervat ez eo distroet d'e blanedenn, rak, da darzh-an-deiz, ne 'm eus ket kavet e gorf. Ne oa ket ur c'horf ken ponner... Ha diouzh an noz e plij din selaou ar stered. Evel pemp kant milion a ouroulerioù...



Kouezhañ a reas gorrek evel ma kouezh ur wezenn.

Ar vinwal a 'm eus treset evit ar priñs bihan, disoñjet 'm eus lakaat dezhi ul lerenn! Morse ne vo deuet a-benn d'he stagañ ouzh e zañvad. Neuze en em c'houlennan : "Petra zo c'hoarvezet war e blanedenn? Marteze a-walc'h en deus an dañvad debret ar vleuniennn..."

A-wechoù e soñjan : "Nann, sur! Ar priñs bihan a serr e vleuniennn dindan he boullenn, hag evezhiañ a ra mat e zañvad..." Neuze on eürus. Hag an holl stered a c'hoarzh goustadik.

A-wechoù e soñjan : "Dievezh e vezer deiz pe zeiz, hag a-walc'h eo! Disoñjet en deus ar voullenn wer un noz, pe aet eo an dañvad er-maez didrouz e-pad an noz..."

Neuze an holl ouroulerioù a zeu da vezañ daeroù!...

Ur c'hevrin bras eo. Evidoc'h a gar ivez ar priñs bihan, evel evidon, n'eus netra heñvel er bed mar en deus tu bennak, ne ouzer ket pelec'h, un dañvad na anavezomp ket debret ur rozenn pe get.

Sellit ouzh an oabl. En em c'houlennit : hag en deus an dañvad debret ar vleuniennn pe get? Hag e welot penaos e kemm pep tra...

Ha den bras ebet ne gompreno morse ez eo ken pouezus!

Setu, evidon, bravañ ha tristañ gweledva ar bed. An hevelep gweledva eo ha hini ar bajenn a-raok, met e dreset 'm eus ur wech c'hoazh evit e ziskouez deoc'h ervat. Amañ eo en deus ar priñs bihan en em ziskouezet war an douar hag ez eo steuziet.

Sellit mat ouzh ar gweledva-se, evit bezañ sur d'e anavezout, mar beajit un deiz en Afrika, er gouelec'h. Ha, mar c'hoarvez ganeoc'h tremen dre aze, me ho ped, kemerit hoc'h amzer, gortozit un tammig dres dindan ar steredenn ! Neuze, mar deu davedoc'h ur bugel, mar c'hoarzh, mar en deus blev aour, ma ne respont ket pa vez goulennataet, e tivinot aes piv eo. Neuze, bezit jentil ! Na 'm lezit ket ken trist : skrivit din buan ez eo deuet en-dro...

OBEROÙ Pierrette KERM

***Embannet gant PREDER :***

Eus gwarizi vras Emer da vMari-V
*91, 1967.*

Tudenn Fand, *Areizh 01, 1967.*

Penaos on deuet d'an Emsav, *Tonk*
*1968.*

Lennegezh Gwalarn, *Areizh 04, 19*

Roazhon bepred, *Talm 01, 1971.*

Pa save al loar, *Talm 01, 1971.*

***Embannet gant EMSAV :***

Roparz Hemon : Nenn Jani, *98, 19*

An dour en-dro d'an inizi, gant You
Drezen, *100, 1975.*

Ur ger c'hoazh a-zivout Youenn Dre
*103, 1975.*

Gwalarn hag ar vojennouriezh heng
Youenn Drezen ha Roparz Hemo
*108, 1975.*

Ar morc'hed, gant Alba de Cespedes
benevelouriezh hag hollveziadele
*113, 1976.*

Hervelina Geraouell, gant Abeozen,
*117, 1976.*

***Embannet gant AL LIAMM :***

Er Stellac'h, *134, 1969.*

Roazhon, 8 eur 05, *135, 1969.*

James Baldwin, *142, 1970.*

Nikolaeva : An Ijinour Baxirev, *145,*

Gwalarn hag ar vojennouriezh kelti
(ademb.), *190, 1978.*

München, *208, 1981.*

Tudenn Fand (ademb.), *311, 1998.*